# LEVRIOU

**ROMANTOU HA KONTADENNOU**

Roparz HEMON. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZH (Skridoù Breizh).

ABEOZEN. — HERVELINA GERAOUELL (Skridoù Breizh).

Roparz HEMON. — KLEIER EURED (Skridoù Breizh).

Y. V. KERWERC'HEZ. — EN UR RAMBREAL (Skridoù Breizh).

Jakez RIOU. — AN TI SATANAZET (Skridoù Breizh).

**C'HOARIVA**

PEMP PEZH-C'HOARI BERR (Skridoù Breizh).

**SKIANTOU**

Lan DEVENNEG. — TRAONIENNOU HA KANIENNOU-MOR (Skridoù Breizh).

Per DENEZ. — KORF AN DEN (Skridoù Breizh).

**BEAJOU**

Y. F. KABA. — TREMA AN HEOL O SEVEL (Skridoù Breizh).

**ARZ**

LANGLEIZ. — ENE AL LINENNOU (Skridoù Breizh).


GWALARN

Niv. 164

EBREL 1944

20-vet BLOAVEZH

# TAOLENN

PAJENN





## KANENN AR SPESOU

Labraid a gimiadas hag e vanas Kou-c'houlin dirak ar bagad. An div vran diouganer a gemennas e zonedigezh. Ma tirollas ar bagad da c'hoarzhin. — « Hep mar », eme ar bagad, « ez eo furlukin Iwerzhon a ziougan ar brini. »

*Ar spesoù treut, ar spesoù kuilh,*
*'Mesk bouilh ha bouilhard o ruilhal,*
*A-dro, a-dreuz, a-drell, a-drak,*
*A glevas div vran o koagal.*

*Ar spesoù loakr, ar spesoù luch,*
*War gael an dremmwel o vruchiñ,*
*A-blad, a-blomm, a-bik, a-bann,*
*'Glevas div vran o tiouganiñ.*

*Ar spesoù tort, ar spesoù lu,*
*'Dal ma weljont ar Furlukin,*
*A-dizh, a-daol, a-dag, a-darzh,*
*A zirollas holl da c'hoarzhin.*

## KANENN FAND

Fand a oa merc'h Aed Abrat, da lavarout eo Ibil pe Tan al Lagad. Ha Fand eo anv an daeraouenn e dreuz. En abeg d'he glanded e voe anvet ar plac'h evelse; hag ivez en abeg d'he c'hened.

*Da gened, Fand, ha da c'hlanded*
*O deus roet dit da ano,*
*Hag ivez da c'hloaz ha da zoan :*
*Daeraouenn.*

*Lintrus, eus Tan ar Sell ganet,*
*Kenedus ha glan ez anken,*
*E lez ar valvenn o krenañ,*
*Daeraouenn.*

ROPARZ HEMON.

(Tennet eus « *Gwarizi Vras Emer* »,
da vezañ moulet dizale el levr *Barzhonegoù*.)



# TROIOU MARZH AN DAOU VESAER-MOC'H

## *Danevell iwerzhonek*

***displeget e brezhoneg gant Kenan KONGAR***

A-belec'h e teu Skrapadeg saout Koualnge? N'eo ket tenn hel lavarout : eus emdroadur an daou voc'haer. Ar re-mañ a oa Friuc'h, mesaer-moc'h Bodb, roue korriganed Bro-Vuma, ha Ruc'ht, mesaer-moc'h Oc'hall Oc'hne, roue war gorriganed Bro-Gonnac'ht.

Trouz a oa bet e-pad pell amzer etre Bodb hag Oc'hall Oc'hne; met bremañ e oa peoc'h start o ren etrezo. Graet ar peoc'h etrezo, ez eas Bodb d'e grugell, krugell Femen, hag Oc'hall Oc'hne d'e grugell, krugell Krouac'han; diwar-se e voent mignoned, hag o daou voc'haer, Friuc'h ha Ruc'ht, a voe mignoniezh etrezo ivez. (An daou-mañ a oa mestr war ouiziegezhioù ar baganelezh, e doare ma c'helljont kemer pep neuz, evel ma reas diwezhatoc'h Mongan, mab Fiac'hna.)

Setu peseurt mignoniezh a oa etre an daou voc'haer : pa veze stank ar mez e Bro-Vuma, e

teue Ruc'ht gant e voc'h etrezek ar c'hreisteiz, evit mont d'o mesa e Bro-Vuma; pa veze bloavezh-mez en Hanternoz ez ae Friuc'h gant e voc'h treut da Gonnac'ht da vesa, ha lart e vezent en distro.

Setu avat ma voe hadet gwarizi etrezo : tud Muma a lavare e oa brasoc'h galloud o moc'haer, ha re Gonnac'ht a oa evito o hini ar galloudusañ.

Ur bloavezh e voe mez e-leizh e Muma, ha Ruc'ht a gasas di e voc'h da voueta. Goude bezañ e saludet e lavaras Friuc'h dezhañ evel-hen :

« — Peogwir ez eo te hag a zo aze ez eus ur gudenn hag a rank bezañ lakaet eeun etrezomp : an dud ac'halenn a venn e ve brasoc'h da c'halloud eget va hini, hag e ves ampartoc'h egedon. »

« — N'on ket disteroc'h, a zo sur ! » eme voc'haer Oc'hall.

« — Un amprou a rank bezañ graet », eme voc'haer Bodb. « Berz a lakaan war da voc'h gwellaat, ha dezho debriñ mez, ha va re-me a zeuio da vezañ lart. »

Hag evel-se e c'hoarvezas.

Pa zistroas Ruc'ht d'ar gêr gant e voc'h treut, e oa ken reuzeudik o stad ken n'o devoa bec'h o chom en o sav ; hag en em gavet en e vro, e oa graet goap anezhañ en abeg da se :

« — Ur marevezh fall ac'h eus dibabet evit mont. Brasoc'h eo galloud da geveler eget ne deo da hini. »

« — N'eo ket evel-se emañ kont ! » emezañ. « Mez hor bo-ni ivez ur wech bennak ha c'hoari a rin dezhañ an hevelep tro-gamm ! ».

Hag evel-se eo dres e c'hoarvezas.

Er bloaz war-lerc'h e teuas moc'haer Bodb etrezek an Hanternoz davet egile gant e voc'h treut, evit o c'has war zouaroù Konnac'ht. Hag evel m'en devoa Friuc'h lakaet berz gwellaat war voc'h Konnac'ht er bloaz a-raok, e reas Ruc'ht war re Vuma er bloaz-mañ. Ha moc'h Muma a chomas da sorediñ er bloaz-se evel ma oa c'hoarvezet gant moc'h Konnac'ht er bloaz a-raok. Ma lavaras an dud e oa o moc'haerien ken barrek an eil hag egile.

Moc'haer Bodb a zistroas da Vuma gant e voc'h treut, hag a-vec'h ma oa c'hoazh buhez enno a-benn ma oant en em gavet.



## AN DIV VRAN

Lemel a reas Bodb neuze e voc'h digantañ, hag en hevelep doare e voe lamet ivez e voc'h digant egile all, en Hanternoz.

E-pad daou vloaz e vevas neuze ar voc'haerien dindan stumm brini ; ur bloavezh e tremenjont en Hanternoz, e-touez Konnac'htiz, a-zioc'h kreñvlec'h Krouac'han ; ar bloavezh all er C'hreisteiz, e-touez tud Muma, e-kichen krugell Femen.

Un deiz ma oa bodet gwazed Muma, e lavarent an eil d'egile :

« — Ne deo ket un trouzig dister eo an trouz a ra an evned aze », emezo. « Bloaz a zo bremañ abaoe m'emaint aze, hag emgann ganto. »

O komz edont evel-se pa weljont ur merour da Oc'hall o tont etramek enno war an dorgenn. Fuidell, mab Fiadmar e oa hennezh. Degemer laouen a voe graet dezhañ.

« — Ur gwall reuz eo a zo e gwir gant an evned-se dirak ho taoulagad », emezañ. « Da grediñ eo ez eo an evned-se ar re a oa ganeomp du-mañ warlene en Hanternoz, ha kement all a freuzh a zo bet ganto ivez betek penn ar bloaz. »

Hag int merzout neuze un dra bennak : troet e oa an div vran e daou zen. Hag anat e voe neuze d'an holl e oa an daou voc'haer-moc'h an hini e oant.

Pep hini a reas dezho e c'hourc'hemennoù.

« — Ne zere ket tre ober deomp gourc'hemennoù a zegemer mat », eme voc'haer Bodb. « En abeg d'hon emgannoù e vo meur a gorf-marv, ha bras e vo al leñvadeg. »

« — Petra 'ta a zo en em gavet ganeoc'h ? » a c'houlennas Bodb.

« — N'eo ket tenn : n'eo ket aet mat ganeomp », eme Friuc'h, « abaoe m'hon eus kimiadet diouzhoc'h. Daou vloaz omp bet dindan stumm brini. Gwelet hoc'h eus hoc'h-unan petra hon eus graet dirak ho taoulagad. Ur bloavezh hon eus tremenet dindan an neuz-se e-kichen tosenn Krouac'han, hag ur bloavezh all e-kichen krug Femen; evel-se o deus tud an Hanternoz koulz ha tud ar C'hreisteiz gwelet an taolioù a zo bet etrezomp. Bremañ emaomp o vont da gemer stumm dourviled, ha betek penn daou vloaz all e vo ret deomp chom er morioù hag en doureier. »

## AN DAOU ZOURVIL

War-se e lavarjont kenavo d'an dud a oa war an dorgenn, hag ez ejont pep hini diouzh e du. Unan a yeas er stêr Sinuin (Shannon), hag egile er stêr Suir. E-pad daou vloaz penn-da-benn e vevjont evel-se el lennoù hag en doureier. E-pad bloaz e voe gwelet penaos e sailhent an eil war egile er Suir ; e-pad ur bloaz all en e hed e voe gwelet penaos e skoent an eil gant egile er Sinuin.

Un deiz e talc'has Konnac'htiz ur vodadeg en Enedc'ha (Iliaveg) war ar Sinuin. Hag i gwelout an daou loen euzh war an dour ; eno edont o tarc'hav an eil war egile, ha flammoù tan a fuc'he diouzh o genaouioù hag a dizhe betek koumoul an oabl. A bep tu e teredas an dud da sellout outo.

Neuze e teuas al loened er-maez eus an dour



ha dirak daoulagad Konnac'htiz ec'h adkemerjont o stumm tud. A se e voe gouezet e oant an daou vesaer-moc'h.

Oc'hall a reas degemer mat dezho.

« — Penaos eo bet ho troioù ? » a c'houlennaseñ.

« — Troioù faezhus e gwirionez eo bet hon troioù-ni ! Gwelet hoc'h eus petra hon eus graet dirak ho taoulagad, hag e-pad daou vloaz ez omp bet war ar bazenn-se el lennoù hag en doureier. Ha bremañ e rankomp adarre kemer stummoù nevez, e doare ma c'hello pep hini ac'hanomp aprouiñ nerzh e geveler. »

Ha pep hini diouzh e du.

## AN DAOU C'HOURENER

Evit ur reuziad all e teujont da vezañ daou c'hourener. Unan en em lakaas e koskor Bodb, roue korriganed Muma, egile e koskor Fergna, roue korriganed Nento dindan an dour. Pep taol kaer graet gant tud Bodb a oa diwar zorn e c'hourener. Kement all a rae egile e lez korriganed Nento. Hag ar vrud eus an daou c'hourener-se en em skignas dre Iwerzhon a-bezh. Ne ouied ket a-belec'h e teue ar ouenn anezho.

Bodb a yeas neuze d'ur vodadeg dalc'het gant Konnac'htiz war ribl Loc'h Riac'h. Kaer e oa ambrougadeg v-Bodb : seizh-ugent karr ha seizh-ugent marc'heg a oa enni ; hag an holl virc'hi a oa dezho an hevelep liv, briket e oant holl, ha gwestennoù arc'hant en o fenn. Ha ne oa ket unan en ambeuliadeg ha ne ve mab ur roue hag ur rouanez. An holl a zouge mantilli gwer ha peder rizennad moug a oa war ar mantilli, ar re-mañ a oa dalc'het gant bloukoù arc'hant, dougen a raent ivez saeoù gant roudennoù ruz, bevennet

gant neud aour. O brageier a oa gwriet gant arem gwenn ; boteier rikamanet gant arem a oa ganto ivez. O c'habelloù a oa fichet gant gwer hag arem gwenn. Riblennadoù aour lugernus a oa e kerc'henn pep gwaz hag ur maen prizius gwerzh ur vuoc'h-laezh. Ur ruilhenn vrec'h a oa da bep gwaz, o talout tregont oñsad. Dougen a raent skoedoù soc'h gwenn, kinklet gant aour. Pep hini a oa ur speg pempbegek en e zorn, gant kostennoù aour, arc'hant hag arem, ha ruilhennoù aour da lagadenn, klezeier dornell aour, warno tresoù naered en aour ha skarbouklennoù.

Gant an harnezioù-se e oa sklerijennet ar c'hamp en e bezh. Biskoazh ne oa bet gwelet kaeroc'h koskor, ha ne vo gwelet biken ac'han da fin ar bed. Seizh-ugent den, merc'hed ha bugale, a varvas gant ar gwel eus ar gadourien-se.

Lammat a rejont eus ar c'hirri war ar c'hlazenn ha lezel o c'hezeg hag o c'hirri eno hep den d'o diwall.

Kerkent ez ejod daveto a-berzh Oc'hall.

« — Ur bagad lorc'hus », eme Gonnac'htiz, « kaeroc'h eget n'eus forzh pe ambrougadeg all hon eus gwelet biskoazh. »

Mont a rejont da dorgenn ar vodadeg, hag eno azezañ war ar wazed a oa eno, e-doare ma varvas kement hini eus ar re ez ejont en o c'hoazez warno. Tri devezh ha teir nozvezh e chomas Konnac'htiz war o zro hep gellout mann enep dezho. Seizh-ugent rouanez a dec'has daveto da vont ganto pa zistrofent d'o bro.

Oc'hall a gomzas dezho koulskoude evel-hen :

« — Degemer mat dit, Bodb ! » emezañ.

« — Ha ne ve ket mat an degemer, e ve dav a-walc'h dit koulskoude », eme v-Bodb.

« — En arbenn da betra oc'h-c'hwi deuet ? » a c'houlennas Oc'hall.



« — Da gaout diviz ouzh ar roue, ar rouanez hag ar c'houroned. »

« — Amañ emaint holl », eme Oc'hall.

« — E gwir, ne welomp ket kalz anezho en ho touez », eme v-Bodb.

« — Diouzh ma kerot ! » eme Oc'hall. « Tud yaouank a ya d'ho tiarbenn. »

« — Ra vo roet gwarez deomp ha ni a ray kement all. »

Hag i ha gouestlañ gwarez an eil re d'egile el lec'h-se.

« — Deus amañ, Rinn », eme v-Bodb. Ha Rinn, gourener Muma, a ziskennas da leur an emvodadeg.

« — Ra zeuio unan ac'hanoc'h d'am diarbenn ! » emezañ.

Ha teir rannvro Gonnac'ht da zerc'hel diviz etrezo, hogen ne voe kavet den da vont da zerc'hel penn ouzh hennezh all.

« — Ur vezh eo », eme Oc'hall. « Setu kollet hor brud-vat diwar an taol-mañ. »

Neuze e weljont ur bagad o tont eus lodenn hanternoz Konnac'ht. Bez' e oa tri-ugent loenkezeg bridet, ha tri-ugent karr. Kezeg du a oa outo, hag heñvel e oa dit e vije bet ar re-mañ o paouez treuziñ ar mor ; gwestennoù aour a oa en o fenn dezho holl. Ar wazed a oa en-dro dezho mantilli glas-teñval gant lasoù limestra, ur rodell aour a oa war vruched pep hini ; krezioù gwennholl gant roudennoù limestra a oa war o c'horf. Pep hini en devoa ur pennad blev du, ma oa heñvel dit e vije bet ur vuoc'h ouzh e lipat. War o c'hein e oa skoedoù gant arouezioù engravet ha gant bevennoù lemm en arem gwenn. Dindan o mantilli e oa klezeier dornell olifant gant kinkladurioù arem warno. Ur speg bouc'h gant riñvedoù arc'hant a oa e dorn pep gwaz, un neudenn aour

glanaet en tan a rae hanter-kant tro da bep speg. Diarc'hen ha diskabell e oa ar vrezelourien, ha ne oa hini ebet, nemet unan, disheñvel diouzh ar re all. Mont a rejont er c'hamp. Tri-ugent anezho a oa er c'hirri, ha war varc'h e teuas tri-ugent all d'an emvodadeg.

Neuze e savas tud Conmaccne en o sav dirazo war an dorgenn. Hag abalamour da se eo e lavarer betek an amzerioù-mañ : « Conmaccne e meveliezh. » Dezho eo da ober war-dro bugale ar roue hag ar rouanez ha war-dro ar c'hon-hemolc'h.

(An dra-se n'eo ket gwir, tamm ebet, rak neuze n'edo ket c'hoazh tud Conmaccne er bed. Diwar orin Fergus mab Roig eo ar re-mañ hag hemañ ne oa ket ganet c'hoazh d'ar mare-hont. Ar re a gomzer amañ diwar o fenn eo an dud a oa a-raok tud Conmaccne war an douar m'emañ ar re-mañ bremañ. Ar re-se eo a yeas en o sav dirak ar re a oa o tegouezhout.) (1)

War-se ec'h azezas an emvodadeg hag e voe graet dezho gourc'hemennoù a zegemer mat.

« — Degemer mat dit », eme Oc'hall.

« — Fiziañs hon eus », eme Fergna.

« — Reuzeudik ! » eme v-Mainchenn, drouiz Preden. « A vremañ da viken », emezañ « o Fergna, kentizh ha ma welot ur roue, te ha da ziskennidi, e viot e sujidi. Betek-hen e oas Fergna ar Sonn, hiviziken e vi Fergna ar C'hromm, ha truachoù a bouezo war da aotrouniezh da viken. »

« — E pelec'h eo chomet da gezeg ? »

« — War ar blaenenn. »

(1) Ar pennad lakaet amañ etre klochedoù n'en deus mann da ober gant an danevell, anat eo. Lakaet eo bet aze gant un adskriver hag a oa bet ken feuket gant al lavar-se, a oa a-enep d'ar pezh a ouie, ma n'en deus ket gellet mirout da reiñ da anaout e gredenn d'al lenner.



« — Dirazout ez eus douaroù a oa dit, ha bremañ setu m'int dibabet gant un all a zo deuet araozout. »

« — Piv eo hennezh ? » eme Fergna.

« — Bodb, roue krugelloù Muma. Pa voe gwelet hemañ er vodadenn e varvas ugent gwaz anezho gant ar spont hag ar strafuilh. E teir rannvro Gonnac'ht ne voe kavet den ebet da vont da zerc'hel penn ouzh Rinn. »

« — An dra-se a c'hell bezañ eeunet », eme Faebar, gourener Fergna. « Me a yelo outañ. »

« — N'eo ket un degemer mat eo a vo graet dit », eme Rinn.

Hag i ha sailhañ an eil gant egile. Tri devezh ha teir nozvezh e padas ar c'hrogad, ha ken gwazh en em lopent ma weled o skevent. Neuze en em lakajod etrezo evit o dispartiañ.

Ken trevariet e teujont da vezañ ma voent troet e daou aerouant, ken na varvas an dredereenn eus ar bobl ouzh o gwelout.

Antronoz e oant astennet klañv. Met Bodb a zalc'has an dachenn evitañ hag un trec'h klok e voe dezhañ eta.

Daou vagad all a zeuas c'hoazh d'ar vodadeg, unan eus Lagin, egile eus Mouio, teir gwech hanter-kant den e pep hini anezho. Renet e oant gant Breg mab Bride ha Lorc mab Maistin. Roue Lagin a savas gant roue Konnac'ht, ha roue Mouio gant roue Muma. Daou c'houron a oa ganto a en em gannas ken taer ken na weled o skevent.

Neuze e savas ar pevar bagad hag e voe emgann etrezo, ha kouezhañ a reas ar pevar roue, da lavarout eo : Lorc mab Maistin, Breg mab Bride,

(1) Moanvat un anv all evit Fergna ar C'hromm, roue krugell Nento dindan an dour.

Oc'hall Oc'hne ha Corpre ar C'hromm, roue Dalriada (1).

Bodb a gempennas an dachenn-emgann hag a gemeras an daou c'hourener d'e heul, da lavarout eo Rinn ha Faebar.

## AN DAOU BRENV

Ar re-mañ a gemeras neuze stumm loened dour, neuz daou breñv. Unan anezho a yeas en eienenn Uaran Garad e Bro-Gonnac'ht, hag egile en hini Glais Cruind (Glas Krenn) e Koualnge, e bro Ulad.

Ur wech 'ta ez eas Mev Krouac'han d'ar feunteun gant ur pod arem gwenn da gemer dour da walc'hiñ he daouarn. Soubañ a reas al lestr en dour hag ar preñv a yeas e-barzh; ur preñv brizhmarellet a bep liv e oa. Pell amzer e chomas-hi da sellout outañ ha kaeroc'h-kaerañ e kave al liv anezhañ. Skuilhañ a reas an dour ha ne chomas nemet al loen e-barzh ar pod.

« — Un druez eo, loen », emezi, « ne vijes ket evit komz ha ne zanevelljes ket din un dra bennak diwar-benn va zonkadur, ha me deuet da ren war Gonnac'ht. »

« — Petra a garfes ar muiañ goulenn ouzhin ? » eme al loen.

« — Bez' e karfen gouzout penaos out deuet da gaout stumm ul loen », eme v-Mev.

« — Ul loen reuzeudik on-me evit gwir », emezañ « ha reuzeudik on bet dindan pep stumm. » Hag eñ da gontañ dezhi penaos e oa bet e stad dindan pep hini eus e stummoù. Neuze e roas dezhi un ali mat : « Un druez eo dit », emezañ, « kenedus evel ma 'z out, n'az pije ket kemeret

(1) Moarvat un anv all evit Fergna ar C'hromm, roue krugell Nento dindan an douar.



un ozhac'h mat da rannañ ar veli ganit. »

« — N'em boa c'hoant ebet, e gwirionez, « emezi « da gemer ganin unan bennak eus Konnac'ht, gant aon na zeufe da sevel dreist din. »

« — Bez' ez eus avat un den eus da zere », eme al loen, « ar skedusañ, hag ar c'haerañ hag ar gwellañ a c'hellfed kavout ; hennezh eo Ailill, mab Ross Ruad Lagin ha Mata Muresc Konnac'ht, merc'h Maga. Ur paotr yaouank a zo anezhañ, hep namm, hep si, hep erez, hep lorc'hentez. Kemer anezhañ ganit, ne glasko ket gounit ar veli warnout. Un dra vat e vo evidout kened, kalonegezh ha nerzh an den-se. Ha diganez-te e tlean kaout bemdez bevañs er feunteun-mañ. Cruinniuc (Krennek) eo va anv », emezañ da v-Mev.

Mont a reas Mev d'ar gêr hag ar preñv er feunteun.

Ha, tra souezhus, en hevelep deiz ez eas ivez Fiac'hna mab Daire da Feunteun C'hlas Krenn Koualnge. Hag eñ ha gwelout un dra bennak e-keit m'edo o walc'hiñ e zaouarn : ul loen a oa war ar maen dirazañ ha ken briket e oa al loen-se ma ne oa ket un arliv ha ne gavfed ket warnañ.

« — Gwell a se emañ evel-se, Fiac'hna », eme al loen. Fiac'hna en devoe neuze aon rak al loen hag a yeas un tammig war-dreñv. « Arabat tec'hout ! » eme al loen; « n'az pez ket aon, gwelloc'h eo dit chom da gomz ganin. »

« — Petra hon eus-ni 'ta da gemenn an eil d'egile ? » eme Fiac'hna.

« — Da gentañ ez out barr-leun a eurvad ? » eme al loen.

« — Ha neuze ? »

« — En da vro e kavi ul lestr leun a deñzorioù. »

« — Ha neuze ? » eme Fiachna.

« — E serviji ac'hanon e doare din da zont da vat. »

« — Petra a vat a zegasin dit ? » eme Fiac'hna.

« — Boued evidon »; eme al loen.

« — Ha perak e tlean hen degas dit ? »

« — Dre m'emaon en da vro ha n'em eus ket a voued. »

« — Petra bennak ma 'z out ul loen », eme Fiachna.

« — Un den ez on e gwirionez », emezañ, « ha bez' ez on mesaer-moc'h Bodb. »

« — Pe anv out ? » eme Fiac'hna.

« — Tummuc (ar splujer) » emezañ.

« — Ar vrud ac'hanout a zo deuet betek ennomp », eme Fiac'hna.

« — Ne dalv ket ar boan din neuze he dezrevell dit », eme d-Tummuc. « Va c'heveler a zo du-hont en Uaran Garad, e-touez Konnac'htiz, ha brav e vez graet dezhañ gant Mev Krouac'han. Ha me en enep a zo dinerzhet », emezañ, « hep tamm emaon ».

« — Evel ma plijo dit », eme Fiac'hna. « Peogwir ec'h eus va fedet, e vo rannet boued dit. »

« — Sav bremañ ha kae », eme al loen. « En em gavet eo ar vag evidout, ha warc'hoazh e teuio boued din-me », emezañ.

Setu ma 'z eas Fiac'hna da glask ar vag hag al loen en-dro e Glas Krenn Koualnge. Bouetaet e voe gant Fiac'hna betek an deiz penn-bloaz hag hemañ eo e-unan a yae da gas dezhañ e lod. Evel-se ivez gant Mev ha gant al loen all e Konnac'ht : bemdez ez eas-hi da gas dezhañ e voued, betek penn ar bloaz.



## AN DAOU DARV

Un deiz ez eas Fiac'hna d'ar Glas Krenn.

« — Deus da gomz ganin », emezañ d'ar preñv. Hag hemañ a zeuas d'e gaout.

« — Mat eo evel-se ? » eme Fiac'hna d'al loen.

« — Mat eo, sur a-walc'h. Ur bennozh e vo dit an ed hag al laezh, eus ar mor hag an tir. Karantezus-meurbet out bet em c'heñver adalek an deiz kentañ betek bremañ. Un emgavadenn vras a zo da vezañ dizale etrezon hag al loen a gomzis dit diwar e benn warlene, hag a zo e-touez Konnac'htiz. »

« — Peseurt emgavadenn ? » eme Fiac'hna.

« — N'eo ket tenn. Warc'hoazh e vin evet gant unan eus da vuoc'hed ha va c'heveler a evo unan eus buoc'hed Mev anezhañ. Ac'hano e vo ganet daou gole, hag ur brezel bras a savo etrezomp en Iwerzhon. Bec'h a vo etrezomp ! » emezañ. « Salud dit ! »

Ha kement en devoa hennezh lavaret a zeuas da wir. Evet e voe-eñ gant ur vuoc'h da Fiac'hna en deiz war-lerc'h, hag en hevelep deiz e lonkas ur vuoc'h da v-Mev e geveler.

Setu anvioù al loened-se dindan pep hini eus o stummoù :

Ruc'ht (hoc'h) ha Ruccne (1) pa oant moc'haerien ; Ingen (Ivin) hag Ette (askell) pa oant brini, Bled ha Blod pa oant morviled en doureier. Rinn

(1) En danevell uheloc'h n'eo ket Ruccne eo a gaver, hogen Friuc'h. En danevelloù iwerzhonek e c'hoarvez aliès a-walc'h seurt kemmoù; en danevell-mañ da skouer e kaver Corpre ar C'hromm, roue Darliada e-keñver Fergna, roue Nento dindan an dour. Amañ zoken ne glot ket mat-tre anvioù an tirvi : Find ha Dub eus un tu, Findbennach ha Donn eus un tu all.

(beg) ha Faebar (dremm) pa oant gourenerien, Sciath (skoed) ha Scâth (skeud) pa oant erevent, Cruinniuc (ar c'hrenn) ha Tummuc (ar splujer) pa oant daou breñv, ha Find (Gwenn) ha Dub (Du) pa oant daou darv.

Findbennach (ar Gwenngornieg) ha Donn (Rouz) Koualnge eo an daou loen-korn kaerañ a zo bet biskoazh en Iwerzhon ; o c'herniel a veze fichet gant aour hag arc'hant gant an div rannvroad. Ne oa kole ebet e Konnac'ht hag en divije kredet blejal ouzh ar Gwenngornieg, tarv ar C'hornog. Hag evel-se ivez ne oa kole ebet en Ulad hag en divije kredet blejal ouzh Rouz Koualnge, tarv ar Reter.

## *NOTENN*

*Ma n'eo ket an danevell souezhus-mañ par da galz danevelloù all a Iwerzhon e-keñver an dalvoudegezh lennegel, em eus soñjet evelato e vije laouen mignoned al lennegezh keltiek d'he c'haout e brezhoneg. Rak mar deo laosk un tammig ar stumm ez eo pinvidik-meurbet an danvez, ouzh hor c'has ur wech muioc'h e-touez poblad hud ar c'hrugelloù.*

*An trede eus rakdanevelloù* Tain bo Cualnge *(skrapadeg saout Koualnge), hervez levr Lagin (kreiz an XII*[vet] *kantved, eo* De chophur in da muccida. *N'eur ket sur eus talvoudegezh an talbenn-se. Marteze : « emdroidigezhioù an daou voc'haer »; dibabet em eus un anv eeunoc'h da reiñ d'an danevell e brezhoneg.*

*El levr-se ne gaver nemet un diverrañ eus an darn vrasañ eus an danevell. Ar stumm klok a gaver en un dornskrid eus derou ar pemzekvet*



*kantved a vez graet anezhañ dornskrid Egerton. Troet eo bet en alamaneg gant Windisch. An droidigezh-se eo am eus heuliet dre vras evit an displegadur brezhonek.*

*Evel ma tremen an darn vrasañ eus an darvoudoù e-touez poblad hud ar c'hrugelloù hag en dibenn hepken e-touez an dud wirion, emañ ivez an trec'h da gentañ holl gant Mumaiz ha neket gant Uladiz. Anat eo ne deo bet staget nemet diwezhat a-walc'h ouzh rummad danevelloù Ulad, goude ma oa deuet brud « Skrapadeg saout Koualnge » da drec'hiñ war lennegezhioù ar rannvroioù all.*

# AR GERVEUR

## *gant T. PABU*

Peder lev er mor bras, e lost gourenez Kiberen, etre ar Gevred hag ar Gwalarn, setu ar Gerveur, brasañ enezenn Vreizh. Peder lev vat a hed he deus, ha div bennak a zigorded el lec'h digorañ. « Belle-Isle » a vez lavaret anezhi e galleg ; an anv a gouch mat, rak ur gaer a enezenn eo ar Gêrveur. Ar c'hlasvez enni a zegas soñj d'an unan eus Iwerzhon, ur vro gelt arall. En amzer gozh e veze graet *Vindilis* ha goude *Guedel* eus ar Gerveur. A-viskoazh marse emañ evel-se, distagkaer diouzh an douar bras. Mein gourenez Kiberen ha re inizi Houad hag Heudig — tostik a-walc'h outi neoazh er sav-heol — a zo greunek ha brizh-du; mein aodoù ar Gerveur, int-i, a zo mein-sklent du ha toullek.

Un eurvezhiad a lakaer da dreuziñ a Giberen da Balez. Douarañ a ra ar vag e-giz-se hogozik hanter-hent da Lokmaria er Reter ha da Saozon er Gwalarn. War-dreñv emañ ar pedervet parrez arall, Bangor.

Palez a zo bet a-werso kêr-vamm an enezenn. Eno e veze gouarnour an enezenn o chom. Un amzer 'zo bet e veze seul taol diavaezidi, Spagnoled ha Saozon, o klask skrapañ ar Gerveur digant he mistri, menec'h Kemperle, duged Vreizh ha rouaned Frañs. D'al liesañ e touarent war barrez Lokmaria, e porzh an dro, hag e skôent war-du Bangor, Saozon, ha klask kemer ivez Palez. Start e veze an emgann, ha meur a wech e rankent redek buan en-dro d'o listri goude bout losket ha laeret ha lazhet koulskoude. Evit gouarn ar vro diouzh al laeron-se e lakaas Vauban sevel mogerioù meur, uhel ha sonn tro-ha-tro d'ar gêrvamm. Emañ c'hoazh ar mogerioù-se en o sav hiziv, e beg ar porzh-mor ha war-dro kreiz an enezenn e Blein ar Yer. N'eus edan gêr tra erbet arall a vehe ker kozh, ha daoust da se n'eo tamm divalav ebet kêr Balez gant ur flagennad dourmor etre mogerioù plomm hag uhel « citadelle » Vauban ha tier kêr tolpet en tu arall, hed-ha-hed gant ar mor pe e-skourr war dor ar menez edan gwez bras en avel.

Saozon a denn mat da Balez, daoust dezhi bout bihanoc'h. Emañ he zier-i ivez a-hed ur flagennad dour mor hag e-pign ouzh ur menez. Na kaerat ur gwel aze d'an nevez-amzer pa vez leun ar mor, hag en tu arall d'ar vourc'h ur votennad lann, spern, brug e bleuñv !

Pesketaerion vat a zo e Palez hag e Saozon : setu perak marse o deus savet o zier ken tost ouzh ar mor. E Lokmaria hag e Bangor n'eus forzh anezhe. Tud Lokmaria a vehe kentoc'h douget da vevañ hep labourat ha da gomz kaer. Lod kaer anezhe o deus un tamm pañsion mor bennak ha n'o deus mui ezhomm a dolpañ argant. Didrouz e vez an traoù er vourc'hig-se. Ne glever forzh nemet mouezhioù spis ar gwragez a zo o tennañ dour e feunteun ar blasenn, hag ar golveni o pipial er gwez-tilh e rakkêr an iliz kozh flutet en aior dezhe.

Ken didrouz all eo Bangor ha disteroc'h c'hoazh. Gounideion eo paot-mat a dud er vourc'h. An tier a zo bihanoc'h ha truekoc'h ; an iliz ivez. Ar wech diwezhañ ma oa deut ar Saozon er Gerveur o devoa lakaet o roñsed en iliz-se : un torfed bras a zo bet dalc'het soñj anezhañ er vro.

Kant parrez, kant giz. Un den a c'hell diforc'h ur vaouez eus Saozon diouzh ur vaouez eus Lokmaria, gant o c'hoefoù — hag a drugarez Doue, miret o deus al lod brasañ eus gwragez ar Gerveur ar c'hoefoù giz kozh. Koefoù Lokmaria a denn mat da re Sarzhav ; rolletoc'h int neoazh. Re Saozon a zo moanoc'h o danvez, displegetoc'h ha gwarniset ar pastelloù anezhe.

Ur vro dizolo-kaer eo ar Gerveur. Pa vezer war ur run bennak e weler gant un taol-lagad betek an hanter eus an enezenn. N'eus na garzh nag ivarc'h, na kleuz kalet nemet e-tal ar bourc'hioù evit dispartial ar pradoù. Keij-meij eo evel-se parkeier an dud. Ereet e vez al loened ouzh ur biñsel pan dint o peuriñ : n'eus ezhomm ebet a vugul. Gwir eo n'eus ket kalz a loened en un dachenn : un hanter dousennad saout en un dachenn vras, gant ur jav pe zaou hag ur penn dañvad. Bouetaj vat a zo er pratelloù, ha peizanted ar Gerveur a gav kaer desav roñsed. N'eus mammebeul ebet er vro. Prenet e vez an ebeulion en Arvor an douar bras ha degaset da lartaat d'an enezenn. Pan dint daou vloaz e vezont gwerzhet hag e vez savet argant kalz pe vihan — kentoc'h bihan, seblant a zo, rak n'eus ket peizanted pinvidik er Gerveur. Evel-se emañ gloev-tre ar re anezhe a gav an tu da skoliañ mat o bugale ha da zeskiñ dezhe gwellaat al labour-douar. Re vihan eo an tachennoù. Un dachenn 20 devezh arat a zo unan vras. Ha gwashoc'h, hanterek eo ul lod vat eus ar beizanted. Magañ a reont loened evit



un aotrou bennak, evit ur boser bennak, ha koll o devez. Evel-se e paeont ivez an tammoù douar o deus feurmet. Lec'h a vefe neoazh d'al labourerion-douar da sevel muioc'h a argant ma karzent en em dolpañ etreze, en em harpañ. Mat-tre eo an douar d'ar gwinizh, d'an avaloù-douar, d'an irvin-ruz. Un amzer 'zo bet e veze ivez eostet gwini hogozik e kement tachenn a oa. Ha koulskoude n'eo ket tev an donenn : un troatad marse. Dindani n'eus nemet pri melen ha gwenn. Rekis eo c'hoazh enta arat an douar gant eler bihan, riollad koad dezhe.

Un ugent vloaz 'zo pe muioc'h eo bet galvet Kerneviz da labourat tachennoù 'zo. An dud a grede dezhe o dehe graet berzh. N'o deus ket graet kalz. Hadañ gwinizh du a rezont. Poan gollet. Re dener eo bleuñv ar gwinizh du evit herzel ouzh nivlennoù miz Eost pe Wengolo.

Daou dra a ra diouer bras er Gerveur : koad ha sistr. N'eus ket a wez en avel nemet er flagennoù e meur a gornad, ha c'hoazh n'int ket stank. Gellet e vehe desav koad marse ne vern e pe lec'h. Gwez-sapr a zo bet hadet war greiz an enezenn ha disoc'het o deus mat. Perak ne vehe ket esaeet kemend-arall en douar lannek a gaver a-strew er vro? Ur misi e vehe koad ha da zeviñ ha da ober prestoù. N'eus ket gwez-frouezh naket er parkeier. Kaset e vez gwin ag an Naoned pe ag an Alre ; marse n'eo ket koll bras, rak evel-se ne glever ket d'ar sul ar yaouankiz o kas trouz hag oc'h ober safar, na tud vezv o taranal er gêr. Koulskoude, da zeiz ar « bañsion » e Palez emañ ar c'hiz e teufe kofad gant ar martolod...

Kreñv eo an avel er Gerveur ha fall ar mor lies a wech, ha neoazh emañ al lod vrasañ eus ar pennhêrioù war blein an torgennoù. Perak ? En arbenn marse m'emañ eno ar mammennoù.

Ne vern. Un dudi eo gwelout ar pennhêrioù-se gant o zier ruz, glas, gwenn, melen o mogerioù, o splannañ edan an heol. Spisoc'h ha mistroc'h eo tier ar Gerveur eget re an Argoad. Daou du a vez bepred da bep unan : un ti-tan hag ur gambr, plañcheriset o-daou. Ar gloestraj ne dalv ket hini an douar bras : ne luc'hont ket ha n'o deus ket grimañsoù. Razet e vez alies an tier, diavaez ha diabarzh. Bourrus int da welout ha bourrus chom enne. Ha neoazh, sellit, war vihanaat ez a poblañs ar Gerveur. Kent brezel 1914 e oa dek mil a dud o chom er Gerveur ; bremañ n'eus ket marse an hanter. N'eus mui a soudarded oc'h ober o c'hoñje er vro ; ne vez mui savet a listri nevez e Palez, ha bihanaet-mat eo ivez niver ar vugale e pep tiegezh. N'eo ket paot an tiegezhioù a ve enne tri a vugale.

Daoust d'an enezenn bout dizolo, digoad hag edan ar pevar avel, n'eus ket da lavarout ez eo ur vro gompez. Muioc'h a flagennoù he deus eget lod kaer eus ar parrezioù e kalon Breizh-Izel. Ar Gêrveur a zo heñvel ouzh ur meilh bras war e gov er mor hag e livenn gein savet gantañ d'an nec'h. E zigestad a vehe ar flagennoù. Hogozik holl e tiskennont evel-se eus an hent bras a dreuz an enezenn ag ur penn d'an arall, eeun ha didrokaer.

Nag ez eus anezhe ! Re hir ha re verr, re strizh ha re ledan, re eeun ha re gamm-gougamm. Ha na kaerat int ivez ! Lann, spern, geot a bep tu, hag er sol ur steudad haleg a-dreist ur riolennig dour boull mammennet edan ur bodad geot-red pe beler. Emañ ar mor er penn anezhe, hag ar mor n'en em daol ket warnezhe.

Kaeroc'h e veze ar Gerveur un amzer ' zo bet, kant vloaz ' zo lakaomp, pa zassone pep tachad edan an aod ha war ar maez gant brezhoneg ar



vro. Mouget, taget, lazhet eo bet gant ar skol c'hallek ha gant follentez lod vat a dud. An dud tri-ugent vloaz e Lokmaria a gomz brezhoneg stankik a-walc'h c'hoazh pan dint etreze. O brezhoneg a denn bravik-mat da hini Sarzhav. Met hiziv ne vez mui desket d'ar vugale. En ur lazhañ lavar ar Sent o deus prezeget an Aviel en enezenn, Sant Sten ha Sant Feliz ha menec'h santel arall, o deus tud ar Gerveur kousiet enor o bro. A-c'houdevezh emañ ivez o enezenn war hent ar marv.

# AR C'HOARIVA E BRO-ALAMAGN

## *gant Julius Lothar SCHUCKING*

**Lakaet e brezhoneg gant Erwan TRANVOUEZ**

War-dro tri c'hant c'hoariva a zo en Alamagn. E-touez ar re-mañ e kavomp, e Berlin hag en un nebeut kêrioù all, c'hoarivaoù ar Stad, da lavarout eo c'hoarivaoù paeet hag evezhiet outo gant ar Stad. An darn vrasañ eus c'hoarivaoù Bro-Alamagn, avat, a zo anezho c'hoarivaoù-kêr, paeet hag evezhiet outo gant an ti-kêr. E-kichen ar re-mañ, e kaver, e pep rannvro, ur strollad c'hoarierion pe zaou paeet gant ar rannvro. Ar strolladoù-mañ n'o deus ket a chomlec'h, hogen, mont a reont da c'hoari er salioù ostaleri, er c'hêriadennoù n'o deus ket a c'hoariva: anvet int *Landesbühnen*. Abaoe ar brezel, ez eo bet savet ivez, gant ar strollad « Nerzh dre Levenez », ur rummad strolladoù c'hoarierion, a ya a-vro-da-vro da c'hoari dirak ar soudarded alaman. Orin ar re-mañ a zo degouezhadennoù ar brezel ; n'heller ket, eta, barn ar c'hoariva alaman diouto, rak n'o deus ket doare ar c'hoariva-mañ.



Ar c'hoarivaoù prevez, da lavarout eo ar re a zo perc'hennet gant un arvestaozour pe ur c'hevredad kenwerzh, n'eus mui anezho en Alamagn, nemet un daouzek bennak d'ar muiañ, ha ne roont nemet c'hoariganoù pe c'hoarzhigelloù. Goude dispac'h 1933 e voe serret ar skolioù prevez hogozik holl; en hevelep doare e voe serret ivez ar c'hoarivaoù prevez, a oa peurvuiañ renet gant Yuzevion. An dramaour brudet Friedrich Schiller, a skrive, e penn kentañ e vuhez, en eil hanterenn an XVIII$^{vet}$ kantved ul levrig anvet: « Ar c'hoariva, skol a vuhezegezh ». Pennvenozioù ar studiadenn-se a zo atav — pe a zo adarre — talvoudek hiziv. Evit renerion ar Stad n'eo ket hepken ar c'hoariva ul lec'h a blijadur, a zidu hag a ziskuizh; bez' ez eo ivez un dra a dalv evit kenteliañ an den ha stummañ e spered e sell al labour a vo goulennet digantañ evit ar gumuniezh, evit buhez ar Vro. Setu perak n'eo bet miret, eus an holl c'hoarivaoù prevez a oa gwechall, nemet ar re a c'helled kaout fiziañs e rajent pep tra e-keñver ar pal-se, dre ma oa o renerion gwir arzourion : setu ar pezh a c'hoarvezas evit C'hoariva Alaman Berlin, renet gant Heinz Hilpert, pe evit ar *Kammerspiele*, e München, renet gant Otto Falkenberg. An holl c'hoarivaoù, eta, a laboure evit kreskiñ yalc'h o ferc'henn a zo bet serret, rak, e Bro-Alamagn, ar c'hoariva n'eo ket ur stal-genwerzh.

Evit an hevelep abeg, n'hell ket ar re n'int ket c'hoarierion a vicher c'hoari dirak an dud; koulskoude e vez aotreet an abadennoù aozet er skolioù da geñver deiz ar prizioù. An arz, a lavaras Adolf Hitler, a zo ur gefridi a c'houlenn m'en em roer dezhi korf hag ene. Du-mañ, ne greder ket e c'hell tud a zo o micher er c'henwerzh, pe tud-e-karg, pe tud hag o deus ur vicher pe vicher, hag a studife evit ar c'hoariva en o amzerioù vak,

sevel un abadenn-c'hoari ken mat, hag a rofe deomp ar pezh a c'heller gedal digant un abadenn savet gant gwir arzourion. Setu perak, en Alamagn, an hini a zo tuet d'an arz-se, hag en deus youl a-walc'h, a rank heuliañ e-pad daou vloaz unan eus skolioù c'hoariva ar stad pe ar c'hêrioù, ha tremen, goude-se, un arnodenn dirak ur strollad renerion c'hoariva hag arvestadourion. Mar deo korbellet, e c'hell, bloaz goude, adtremen an arnodenn. Mar deo korbellet ur wech all, n'hello ket c'hoari. Rener-c'hoariva ebet ne c'hall kemer ur c'hoarier nevez n'en dije ket ur skrid-testeni o tiskouez eo bet kavet barrek en arnodenn. En doare-se e virer ouzh tud yaouank n'int ket tuet tamm ebet hag a glask dont d'ar c'hoariva dre lakaat tud a anavezont da ober evito, pe o reiñ arc'hant da dud 'zo. Kentelioù ar skolioù c'hoariva a vez roet evit netra. A zo muioc'h, e skol-c'hoariva kêr Bochum e Bro-Westfalen, e vez roet d'ar studierion 100 mark bep miz evit o mizoùboued. Hogen n'eo ket ret heuliañ kentelioù ur skol-c'hoariva. Bez' e c'heller ivez goulenn kentelioù digant ur c'hoarier pe ur c'hoarierez ; hogen an arnodennourion a vo neuze kalz pishoc'h eget evit ar re o deus heuliet ur skol-c'hoariva. Evit ar skolioù kanerion ha korollerion ez eus ivez reolennoù a seurt-se.

Evit reiñ deoc'h un damskeud eus buhez ar c'hoariva en Alamagn, e komzin deoc'h eus ur c'hoariva-kêr na bras na bihan, evel ar re a gaver el c'hêrioù enno etre 80.000 ha 300.000 a dud. Komz a ran, avat, eus an traoù evel ma oant e 1939; rak, abaoe, e c'hell traoùigoù 'zo bezañ bet kemmet en abeg d'ar brezel. Arabat deoc'h krediñ koulskoude ez eo bet kemmet kalz a draoù e buhez ar c'hoariva en Alamagn er bloavezhioù diwezhañ-mañ. E New-York eo bet serret ar *Metropolitan Opera;* ar brezel en deus graet kalz a reuz er c'hoariva e Bro-Saoz. En Alamagn ar ministr karget eus an traoù-se, an Dr. Goebbels, en deus graet pep tra evit ma vefe kendalc'het da c'hoari. n'eo ket hepken e c'hoarivaoù bras ar Stad, mes ivez er c'hoarivaoù-kêr, er re vihan hag er re vrasoc'h, evit ma vefe kreñvaet evel-se nerzh-youl ar vro, ha nerzh-buhez pep den. E kêrioù 'zo eo bet distrujet ar c'hoarivaoù gant ar bombez. Ar c'hoariva en deus kendalc'het daoust da se. E Münster, da skouer, ma voe devet ar c'hoariva a-bezh, e c'hoarier ar c'hoarigan en ur sal vras a dalveze evit ar sonadegoù; an drama hag ar c'hoarzhigell a vez c'hoariet en ur sal-goroll bihanoc'h; en eil sal hag en eben, eo bet savet al leur-c'hoari gant ar pezh a oa. Pezh a zo, n'eo ket bet bihanaet niver ar c'hoarivaoù en Alamagn en abeg d'ar brezel; kresket eo bet zoken, rak c'hoarivaoù nevez a zo bet savet e bro Elzas ha Loren, ha, dreist-holl, er broioù gounezet er Reter.

Ar c'hoshañ c'hoariva alaman o labourat hiziv c'hoazh a voe savet en Innsbrück e 1608. Peurliesañ, avat, ez eo yaouankoc'h ar c'hoarivaoù : an darnvuiañ anezho a voe savet e-lec'h savadurioù kozhoc'h war-dro diwezh ar c'hantved diwezhañ pe e derou ar c'hantved-mañ. Diwezhañ ijinoù ar vicher a gaver enno : leur-c'hoari-tro, gwelva kelc'hiek. Arzrener ur c'hoariva a vez anvet ar merour. Den-e-karg eo, ha paeet eo gant an ti-kêr ; koumanantet eo peurliesañ evit pemp bloaz. Ma tiskouez bezañ ur rener mat, e vez peurvuiañ adgraet e goumanant; mar deo implijet en ur gêrig vihan, e klasko peurliesañ, ur wech echu e goumanant, bezañ rener c'hoariva en ur gêr vrasoc'h. Ret eo d'ar merour lakaat war studi meur a bezh-c'hoari e-pad ur rannvloavezhiad. Bez' en deus evit e skoazellañ ur rener c'hoarivael a lenn ar

pezhioù kaset d'ar rener; reiñ a ra e ali diwar o fenn, o lavarout hag e vefe mat pe fall o c'hoari ha mar deo ret, e laka adaozañ anezho; lakaat a ra embann kaier ar rolloù-c'hoari; un darn vras eus ar pennadoù a gaver er c'haier-mañ a zo graet gantañ. Pa 'z eus pezhioù-c'hoari nevez a c'hellfe an dud o c'havout iskis, e ra, en a-raok, ur brezegenn da zisplegañ ar pezh-c'hoari. Peurliesañ ez eo ur paotr yaouank, c'hoant dezhañ bezañ un deiz bennak rener ur c'hoariva.

En darnvuiañ eus c'hoarivaoù Bro-Alamagn e c'hoarier tri doare pezh-c'hoari : ar c'hoarzhigell hag an drama, ar c'hoarigan, ar c'hoariganig. Bez' ez eus un abadenn bemdez (div abadenn bep sul); a-wechoù e c'hoarier e-pad eizh miz e kreiz kêr, hag e-pad tri miz all e-tal an aod; hogen peurliesañ e-pad unnek miz en hevelep c'hoariva. An daouzekvet miz a zo ur miz ehan-labour. En darn vrasañ eus ar c'hoarivaoù e vez paeet an ehan-labour.

Arzourion ur c'hoariva a seurt-se a zo anezho ar blenier laz-seniñ, evit ar c'hoarigan hag ur blenier laz-seniñ all evit ar c'hoariganig, ur blenier laz-kanañ hag un nebeut kenaozerion. Sonerion al laz-seniñ a zo peurvuiañ kargidi an ti-kêr, da lavarout eo ez int koumanantet evit o buhez-pad hag e sonont ivez en abadennoù laz-seniñ aozet gant an ti-kêr. Alies a-walc'h ar blenier laz-seniñ evit ar c'hoarigan a zo ivez blenier al laz-seniñ evit an abadennoù-se; er c'hêrioù bras, avat, ez eus ur blenier laz-seniñ a-ratozh evit seurt abadennoù, a vez anvet blenier laz-seniñ-ker (*Städtischer Musikdirektor*), hag a zo ivez rener ur skol sonerezh. E laz-kanañ ar c'hoarigan ez eus 16 paotr ha 16 plac'h. El laz-koroll ez eus peurvuiañ 8 korollerez, ur renerez laz-koroll ouzh o bleniañ .Unkanerion ar c'hoarigan a zo anezho



2 pe 3 den uhelvouezh, 2 zen krennvouezh, 2 zen isvouezh ha 3 pe 4 c'hanerez. Evit ar c'hoariganig ez eus 2 ganerez ha 2 ganer hag ur c'hoarier farsus. C'hoarierion ar c'hoarzhigell hag an drama a zo anezho 11 c'hoarier ha 5 c'hoarierez. Evit rolloù bihan ar c'hoarigan, ar c'hoariganig, ar c'hoarzhigell hag an drama, ez implijer kanerion al laz-kanañ o deus ar perzhioù ret evit se. Un arvestadour a-ratozh a zo evit pep doare c'hoariva. An holl dud-se a zo koumanantet evit ar rannvloazpad. Bep sizhun e c'hoarier ur pezh-c'hoari nevez, da lavarout eo, pep hini war-lerc'h egile, ur c'hoarigan, ur c'hoariganig hag ur pezh-c'hoari komzet; evel-se ez eus pemzek devezh klok evit aozañ pep pezh-c'hoari. E meur a gêr e kroger da c'hoari ar pezh-c'hoari nevez d'ar yaou. Ne vez goulennet c'hoarierion ur c'hoariva all nemet p'eo ret, da skouer pa gouezh klañv ur c'hoarier. Ne gaver ket e Bro-Alamagn c'hoarierion na vefe ket koumanantet en ur c'hoariva hag a c'hoarife en holl c'hoarivaoù war c'houlenn an eil war-lerc'h egile. Meur a c'hoarier avat, — dreist-holl ar re a zeu da vezañ kozh — a zo koumanantet o buhezpad en ur c'hoariva pa 'z int deut da blijout kalz d'an arvestourion.

Lavaret hon eus ne veze ket galvet alies ar c'hoarierion da c'hoari en ur c'hoariva all; ret eo lavarout, avat, evit c'hoarierion ar fiñvskeudennerezh, e vezont kemeret, pa n'o deus ket a labour all, evit ur roll pe zaou, en ur c'hoariva-kêr, hag e vezont neuze estlamm an arvestourion. Un evezhiadenn a rin amañ diwar-benn c'hoarierion ar fiñvskeudennerezh. Un darn eus ar c'hoarierion a welit er fiñvskeudennoù alaman — Werner Krauss, Heinrich George, Emil Jannings, Paul Hartmann, Maria Koppenhöfer, Marianne Hoppe — a zo anezho c'hoarierion c'hoariva, an darnvuiañ

eus Berlin, hag a vez kemeret ur wech an amzer hepken evit c'hoari evit ur fiñvskeudenn ; c'hoari a reont a-hend-all er c'hoariva e-lec'h m'int koumanantet, e-lec'h ma c'hoariont ivez ar rolloù meur klasel. Re all, e-touez ar c'hoarierion a anavezit — Kristina Söderbaum, Zarah Leander, Camilla Horn — n'o doa morse c'hoariet a-raok. Ar re-mañ, hag ar re all evelto a zo deut da c'hoari evit ar fiñvskeudennerezh dre zegouezh, ha n'o deus ket ar skiant a gav c'hoarierion ar c'hoariva er skolioù graet evito. Ma c'hoarvez ganto mont un dro bennak war leur-c'hoari ur c'hoariva-kêr, ez eo a-wechoù ur gerseenn evit an arvestourion. Klasket ez eus bet e-pad un nebeut amzer lakaat c'hoarierion ar fiñvskeudennerezh da dremen dre ur skol damheñvel ouzh hini c'hoarierion ar c'hoariva ; ur seurt skol, avat, n'eo ket deut a-benn eus ar gefridi a c'houlenned, ha dilezet eo bet.

Goulenn a reot sur-mat penaos eo deut ar c'hoariva en Alamagn da gaout ar stumm en deus bremañ; taolomp eta evit-se ur sell war istor kozh ar c'hoariva alaman. Er Grennamzer n'oa ket a c'hoarierion a vicher. En amzer-se e veze c'hoariet gant ar vourc'hizion, war ar blasenn, da geñver goueliou bras an Iliz, pezhioù-c'hoari o tanevelliñ un istor tennet eus ar Bibl. Er pezhioù-c'hoari-se e veze kavet bommoùigoù fentus; tamm-ha-tamm e voe kresket lec'h ar bommoù fentus-mañ, a zeuas, evel-se, da vezañ gwir bezhioù-c'hoari, dezho dalc'h ebet ken gant ar pezh-c'hoari bras, hag a voe c'hoariet da Veurlarjez. Brudetañ pezhioù-c'hoari Meurlarjez a voe re mestr-kere Nürnberg, Hans Sachs, a anavezit dre c'hoarigan Wagner



« Ar vistri-ganerion ». C'hoariet e vezont c'hoazh
hiziv, dreist-holl gant ar skolidi da geñver goue-
lioù ar skol. Ar c'hoariva-se, c'hoariva ar vour-
c'hizion, a yeas da get pa grogas ar brezel Tregont
Vloaz. Goude ar brezel-se e kaver strolladoù
c'hoarierion-red. O fezhioù-c'hoari n'o doa talvou-
degezh ebet ; c'hoariet e vezent evit diduiñ an
arvestourion, anezho tud eus renk izelañ ar bobl.
Gottsched, kelenner e skol-veur Leipzig, a voe
kentañ gwellaer ar c'hoariva : skarzhañ a reas
diouzh ar pezhioù-c'hoari pennadoù farsus dezho
un doare re zichek. E-kreiz an XVIIIvet kantved,
Gotthold Ephraim Lessing a labouras kalz ivez
evit ar c'hoariva : meur a zrama a savas da dal-
vezout da skouerioù eus ar pezh a c'hellfed ober,
hag un oberenn-gelenn, o tisplegañ lezennoù ar
c'hoariva hag arz ar c'hoarier : « Dramaouriezh
Hamburg », a voe skrivet ivez gantañ. Gwelet e voe
neuze pegen pouezus e oa ar c'hoariva evit buhez
ar vro a-bezh, hag e voe strivet kalz evit lakaat
ar strolladoù c'hoarierion baleer-bro, n'oa bet be-
tek neuze nemeto evel gwir c'hoarierion, da zia-
zezañ e kêr-mañ-kêr. Ar briñsed, dreist-holl, a se-
venas al labour-mañ. C'hoarivaoù a voe savet
ganto ; kemer a rejont en o servij strolladoù c'hoa-
rierion a oa ret dezho chom er gêr ma chome ar
briñsed enni. Setu penaos e voe savet gant an
impalaer Jozeb II, mab Maria-Tereza ha breur
Marie-Antoinette, c'hoariva an Hofburg e Wien ;
e-pad an XIXvet kantved a-bezh e chomas ar c'hoa-
riva-mañ brasañ c'hoariva Bro-Alamagn. Setu pe-
naos ivez e voe savet e Mannheim C'hoariva al
Lez ; er c'hoariva-mañ e voe Friedrich Schiller,
hon eus komzet diouto, o labourat evel dramaour.
Wolfgang Goethe a voe anvet, eñ, da rener-c'hoa-
riva gant dug Weimar. En e levr *Wilhelm Meister*,
e tispleg Goethe deomp buhez ar c'hoarierion

baleer-bro; ar vuhez-se en doa anavezet en e yaouankiz, reuzeudik ha romantel-holl, ha setu perak e stourmas ken kalonek a-enep dezhi pa voe rener ur c'hoariva diazezet. *Wilhelm Meister* a zispleg ervat buhez ar c'hoarierion er mare-se, ma oa buhez ar c'hoariva o tiazezañ tamm-ha-tamm en hor bro. Goethe, deut kozh dija, a grennas en ul levrig-kelenn, anvet *Reolennoù ar c'hoarier*, frouezh e holl arnodennoù, tennet dreist-holl diwar studi gwellañ doareoù-c'hoari dramaoù Schiller ; al levr-mañ a zo, goude *Dramaouriezh Hamburg*, pouezusañ levr a voe embannet en alamaneg diwar-benn arz ar c'hoarier.

Buhez ar c'hoarigan a voe heñvel a-walc'h ouzh hini an drama. Amañ e veze strolladoù kanerion e Vro-Italia, a valee dre ar vro hag a voe kemeret goude, evit mat, e servij ar briñsed. A-benn nebeut e voe gwelet Alamaned e-touez ar ganerion hag ar sonerion italiat, ha, tamm-ha-tamm, sonaozourion Bro-Alamagn a gemeras lec'h sonaozourion Bro-Italia. Diaes e voe c'hoazh evit Mozart lakaat c'hoari e oberoù e Wien, e-kichen oberoù sonaozourion italiat. Hogen war-dro tregont vloaz goude marv hemañ, na oa er vro a-bezh nemet c'hoariganoù alaman.

En XIXvet kantved, ha dreist-holl goude dispac'h 1848, e kollas ar briñsed un darn vras eus o leve; hogen, en hevelep amzer, e teuas un darn vras eus ar c'hêrioù da binvidikaat. Un nebeut c'hoarivaoù priñsed, evel hini Dresden, hag ivez, c'hoarivaoù bihanoc'h Karlsruhe, Oldenburg pe Meiningen, a voe diazez gwelladur ar c'hoariva alaman. Hogen, en o c'hichen, e save bremañ ar c'hoarivaoù-kêr; ar re-mañ a voe savet ha skoazellet gant ar c'huzulioù-kêr evit mad an holl. Koshañ c'hoariva-kêr Bro-Alamagn eo hini Hamburg ; war e lerc'h e teuas hini Leipzig da vezañ brudet bras. Ha, pa



ne gaved e c'hoarivaoù ar briñsed nemet unan pe unan eus doareoù ar c'hoariva : pe ar c'hoarigan, pe an drama hag ar c'hoarzhigell, er c'hoarivaoù-kêr e voe kavet, peurliesañ, an eil doare hag egile. Skouer a voe kemeret diwarno, goude, evit ar c'hoarivaoù-kêr all. Abaoe 1900 e kaver ivez ar c'hoariganig e-kichen ar c'hoarigan.

Hag e c'houlennot bremañ petra a c'hoarier er c'hoarivaoù. En Opera e c'hoarier, evel just, oberoù Mozart, Beethoven hag ar romantelourion all : oberoù Weber, Marschner, Lortzing, Nicolai; hag ivez oberoù Richard Wagner, Engelbert Humperdink, Hans Pfitzner, Richard Strauss. Bez' ez eus ivez ur bern c'hoariganoù a-vremañ, da lavarout eo, c'hoariganoù savet abaoe 1933.

Daou strollad a c'heller ober gant sonaozourion yaouank ar c'hoariganoù n'o deus gallet diskouez ar pezh a c'hellent ober nemet abaoe m'eo bet dieubet buhez hor spered hag hon arz diouzh krabanoù ar Yuzevion. Er strollad kentañ e kaver ar re a glask ledanaat an doare krouet gant Wagner, o lakaat da dalvezout an doareoù-displegañ degaset abaoe gant ar fromadegezh. Ar sonaozourion-mañ a vir doare an drama-sonerezh. Ar c'haner a gomz o kanañ, hag al laz-seniñ a laka e sonerezh ar pezh a dremen war al leur-c'hoari; e-pad ehanoù ar c'han, e kendalc'h ar sonerezh, distag. A-enep d'ar sonaozourion-mañ, anezho hêred ar sonerezh romantel, e kaver ur strollad sonaozourion all a zo dispac'herion wirion. Gant o doare sonerezh, e klask ar re-mañ heuliañ roudoù Händel, a voe adkavet, ugent vloaz 'zo, evit sonerezh ar c'hoariva. « Azginivelezh Händel » a grogas e c'hoariva bihan

Göttingen, hag e kendalc'has goude gant sikour c'hoariva Münster. Ar gouelioù sonerezh aozet bep bloaz en enor da Händel a oa anavezet dre Europa a-bezh. Gwelet em eus, me va-unan, Romain Rolland, e 1926 hag e 1927, o tiskenn eus e garrtan dirak c'hoariva-kêr Münster. Diskibion Händel a stroll doare klasel an XVIII$^{vet}$ kantved gant sonioù a-vremañ, a anavezomp, da skouer, dre oberoù Stravinsky. N'eo ket ken an doare da zisklerіañ ar santadurioù a glasker dreist-holl, hogen klask a reer heuliañ un doare frammañ resis. Ar ganerion o deus al lec'h kentañ er c'hoari, hag al laz-seniñ ne ra ken nemet o heuliañ. Ar sonaozourion vrudetañ a labour war sonerezh nevez ar c'hoarigan en Alamagn a zo Hermann Orff, en deus graet ivez un nebeut adaozadurioù diwar oberoù Monteverdi, Rudolf Wagner, Regeny ha Werner Egk, a zo bet c'hoariet nebeut 'zo, en Opera Paris e *Joan de Zarissa;* en hevelep lec'h ivez e vo c'hoariet dizale, evit ar wech kentañ, e c'hoarigan *Peer Gynt*. Menozioù an dud e-keñver an dispac'herion-se a zo diunvan a-walc'h. Tud Hanternoz ha Kornog Bro-Alamagn a zo peurliesañ a-du krenn ganto; tud ar C'hreisteiz hag ar Reter, avat, a gav gwelloc'h ar sonerezh romantel ; argas a reont ar seurt sonerezh-se, rust hag entanus, graet muioc'h evit plijadur ar poell eget evit trivliadoù ar galon. Setu perak, e Duisburg, ma emañ brasañ c'hoariganva Bro-Westfalen, e weler ar salioù leun-chouk a dud deut da welout oberoù bet c'hoariet meur a wech endeo, hag e Wien, e vez nac'het an hevelep oberoù gant trouz ha safar gant an arvestourion.

E-touez oberoù Italiz, ar muiañ anavezet eo *Barver Sevilha* Rossini, *Don Pasquale* Donizetti, boll c'hoariganoù Verdi ha Puccini, hag ar c'hoariganoù italiat a-vremañ. A-raok ar brezel, evit



pezh a sell ouzh ar sonerezh rusian, e oa karetdreist oberoù Tchaikowsky. E-touez c'hoariganoù Bro-C'hall ez a ar maout gant *Carmen*. C'hoariet e vez ivez *Faust* ha *Mignon* ha — dibaot a-walc'h, gwir eo — *La Dame Blanche, Si j'étais Roi, Les Dragons de Villars.* E pep korn, e Bro-Alamagn, e kaver strolladoùigoù tud estlammet ouzh oberoù Debussy ; koulskoude *Pelléas et Mélisande* a vez c'hoariet dibaot a wech. N'anavezer ket Massenet. N'anavezer ket kennebeut c'hoariganoù fentus ha c'hoariganoùigoù Lecoq, Planquette, Audran, h. a. Evit pezh a sell ouzh an drama hag ouzh ar c'hoarzhigell, e c'hoarier oberoù Lessing, Schiller, Goethe — eil *Faust* an oberour-mañ, daoust m'eo bet adaozet evit ar c'hoariva e meur a zoare, a vez c'hoariet ivez — hag ivez, oberoù Kleist, Grillparzer ha Hebbel. Ar c'hwec'h dramaour-mañ a zo evidomp an dramaourion glasel. An darnvuiañ eus o oberoù a zo bet troet e galleg, ha ne gomprener ket perak ne vezont ket c'hoariet aliesoc'h e Bro-C'hall.

E-touez skrivagnerion Bro-Spagn, Calderon ha Lope de Vega a zo prizet dreist; e-touez re Bro-Italia e prizer Pirandello hag ar skrivagnerion e heulias, evit o c'hoarzhigelloù. Forzano, a zo evit bremañ, an oberour a vro arall a vez c'hoariet ar muiañ e oberoù e Bro-Alamagn. Hag e c'hellomp lavarout ez eo ken brudet c'hoarzhigelloù a-vremañ Bro-Italia ha re oberourion a-vremañ Bro-Alamagn. E-touez oberourion Bro-Saoz, Shakespeare n'eo ket evidomp, evit gwir, ur Saoz, hogen unan eus skeudennourion ar spered germanek dre vras. Keneil an Itron de Staël, August Wilhelm von Schlegel, a droas 17 eus oberoù Shakespeare. N'heller ket ober gwelloc'h troidigezhioù. Ar peurrest eus dramaoù Shakespeare a voe troet gant merc'h e geneil Tieck, hag adaozet

int bet meur a wech abaoe. Betek ar brezel e voe
c'hoariet alies-tre en Alamagn oberoù Oscar Wilde;
ha bremañ c'hoazh, e-kreiz ar brezel, e c'hoarier
oberoù Bernard Shaw. Setu penaos e voe c'hoa-
riet evit ar wech kentañ, e-pad ar rannvloaziad
diwezhañ, e c'hoariva ar stad Berlin *Tiez an Aotrou*
*Sartorius*. A wad iwerzhoniat eo Shaw, ha kavout
a ra deomp e tispleg ar spered saoz en un doare
dispar ha didruez; evel-se e talvez deomp da ana-
vezout gwelloc'h hon enebour. A-raok ar brezel
e c'hoaried ivez alies a-walc'h pezhioù oberourion
a Vro-Rusia, dreist-holl re Gogol gant e *Revizor*
ha pezhioù Anton Tchekow. Drameoù Tolstoi, hag i
prizet e-pad ur pennad, ne vezont ket c'hoariet
ken. Hevelep tro a zo c'hoarvezet gant ar Svedad
August Strindberg a reas e-pad ur pennad dudi
an arvestourion. Norvegiz, en enep, Ibsen, Björn-
son ha Hamsun a vez c'hoariet c'hoazh. Abaoe un
nebeut ez eo deut en o zouez an Danaad Borberg,
a zo, moarvat, muioc'h anavezet en hor bro eget
en e vro. Gwelout a rit eta, en deus ar c'hoariva
alaman klasket bezañ ivez ur c'hoariva europat.

Hag e c'houlennot bremañ pere eus pezhioù-
c'hoari Bro-C'hall a c'hoarier en hor c'hoarivaoù.
Corneille ha Racine n'int ket deut a-benn da bli-
jout d'an arvestourion. Damantus eo, rak, da
skouer, Schiller a reas un droidigezh dispar
eus *Phèdre,* a zo bet c'hoariet c'hoazh, un
nebeut sizhunioù 'zo, er gêrig Dühren, war
ar Roen. Bez' ez eus ivez div droidigezh eus holl
oberoù Racine, a zo bet embannet en alama-
neg un nebeut bloavezhioù 'zo. Un nebeut a-raok
ar brezel e c'hoaried *Bérénice* e Giessen. Hogen
diaes-tre eo d'ar c'hoarier alaman en em voazañ
ouzh doare an drajedienn glasel gall, a chom evi-
tañ un dra estren; ha setu perak e chom atav
o arvestadur taolioù-arnodiñ digenheñvel. N'eo



ket an hevelep tra evit ar c'hoarzhigelloù savet
en hevelep amzer. Molière a vez c'hoariet bepred
war al leurioù-c'hoari alaman, dreist-holl ar *Ma-*
*lade Imaginaire, l'Avare, Tartuffe* ha *Le Bourgeois*
*Gentilhomme*. Gwellañ c'hoarier Bro-Alamagn evit
pezhioù-c'hoari Molière eo Erich Ponto, eus c'hoa-
riva Dresden, hoc'h eus marteze gwelet e anv en
unan eus hor fiñvskeudennoù. A-wechoù e weler
ivez war ar rolloù-c'hoariva c'hoarzhigelloù Beau-
marchais, ha bremañ, e c'hoariva ar Stad e Berlin,
emeur oc'h aozañ ur pezh-c'hoari eus an hevelep
maread, *Le Parasite* gant Picard, a voe ivez troet
endeo gant Schiller. Ar pezh-c'hoari gall c'hoariet
ar muiañ en Alamagn eo *Le Verre d'eau* gant
Scribe, a vez c'hoariet meur a wech bep bloaz e
meur a c'hoariva. C'hoariet e vez ivez, dibaotoc'h
koulskoude, *La Dame aux Camélias* ha *Madame*
*Sans-Gêne,* dreist-holl evit jubile ur c'hoarierez.
Da skouer, Henni Porten, a anavezit marteze, o
vezañ m'he deus c'hoariet en ur fiñvskeudenn ala-
man, a voe sellet outi e-pad hir amzer evel gwellañ
c'hoarierez *Madame Sans-Gêne*. Evit ar pezhioù-
c'hoari a-vremañ, hogos an holl eus ar re o deus
graet berzh e Paris a zo bet c'hoariet ivez en
Alamagn, hag e c'hellfen amañ reiñ deoc'h ur roll
hir eus ar pezhioù-c'hoari hag eus o oberourion.
Ne venegin nemet Pagnol, en deus e bezh-c'hoari
*Topaze* graet ur berzh dispar; *Marius* a zo bet
c'hoariet moarvat en holl c'hoarivaoù ar vro, hag
e c'hoariva ar Stad e Berlin eo bet c'hoariet ouzh-
penn kant gwech, hag ivez an daou bezh-c'hoari
ouzh e heul, *Fanny* ha *César*. An diwezhañ pezh-
c'hoari gall a reas berzh e Bro-Alamagn a-raok
ar brezel e voe *Sixième Etage*. Ma n'eo ket bet
c'hoariet goude 1933 kement a bezhioù-c'hoari gall
hag a-raok, n'eo ket abalamour ma vager ur spered
a enebiezh ouzh lennegezh Bro-C'hall, hogen,

peogwir e oa bet graet peurliesañ an troidigezhioù gant Yuzevion, ha n'helled ket ober troidigezhioù nevez eus un deiz d'egile. Setu perak ne c'hoarier ken *Le Contrôleur des wagons-lits,* nag ivez *La Belle Aventure* ha meur a bezh-c'hoari all eus an hevelep doare; hag ivez, siwazh, *Cyrano de Bergerac,* a oa unan eus pezhioù meur ar c'hoarier alaman Werner Krauss, en deus hen c'hoariet nouspet gwech. Hogen, dre vras, e c'heller lavarout hiziv c'hoazh ec'h anavez an arvestour alaman muioc'h a bezhioù-c'hoari gall eget n'anavez an arvestour gall a bezhioù-c'hoari alaman.

Marteze ez oc'h nec'het o klask gouzout peseurt tud, ha pet anezho a gaver er c'hoarivaoù en Alamagn. Setu ar pezh a c'heller lavarout diwar-se. Ma oa ar c'hoariva, er XVII[e] kantved ul lec'h dudi evit ar bobl vunut, ma teuas goude-se da vezañ ul lec'h a blijadur evit ar briñsed, en diwezh, ul lec'h skoueriañ evit ar vourc'hizion, deut eo da vezañ bremañ tra ar bobl a-bezh. Dre vras, e c'heller lakaat war-dro 800 pe 1.000 den e c'hoariva ur gêr etre, hag an holl gadorioù a vez feurmet en a-raok hogozik evit holl deizioù ar sizhun. Diaes-tre eo kaout un dikedenn er c'hef, rak ar c'hadorioù a vez miret, evit an darn vuiañ, e penn kentañ rannvloaziad ar c'hoariva. Evel-se, renerion ar c'hoariva n'o deus ket da vezañ nec'het evit gouzout hag e vo tud pe ne vo ket, hag e c'hellont labourat aketusoc'h evit aozañ ar pezhioù-c'hoari. Dreist-holl, dre m'eo ret dezho aozañ, e pep rannvloaz, ur pezh-c'hoari nevez n'eo ket bet c'hoariet c'hoazh, ur c'hoarigan pe un drama. Er c'hêrioù bras e vez zoken aozet tri pe bemp



pezh-c'hoari nevez. Ar *Bremer Schauspielhaus* en deus zoken aozet daouzek pezh-c'hoari nevez e pep rannvloaziad hag an dra-mañ, meur a wech da heul.

Ur seurt c'hoant da aozañ meur a bezh-c'hoari nevez a zeu dreist-holl diwar un tabut meur a sav a-zivout hol lennegezh. Ar Yuzevion harluet, a oa, evel a ouzoc'h, niverus e Bro-C'hall, a lavar ez eo bet hualet ha diskaret-krenn hol lennegezh abaoe m'eo deut Adolf Hitler da vezañ tiern ar vro. Ar c'hontrol, avat, a zo gwir. Dibaot a wech, en amzerioù tremenet, hon eus gwelet, ken el lennegezh danevelliñ, ken el lennegezh lourennek hag el lennegezh-c'hoariva, kement a lies-doare, a binvidigezh hag a fiñv ha bremañ : dibaot a wech ez int bet ken buhezek. War al leur-c'hoari, eta, e tabuter evit gouzout hag e tle an drama displegañ menozioù pe droioù-spered. Ar re a zo a-du gant an displegañ-menozioù a lavar, o kemer skouer war Shakespeare, e tle ar c'hoariva diskouez deomp tud espar, hiniennel, trivliadoù an ene hag an tonkadur a zeu d'o heul. Er pezhioù-c'hoari skrivet en doare-se, evel e re Gerhart Hauptmann kozh, a zo bet c'hoariet tri eus e zramaoù e Paris er goañvezh diwezhañ, ***Rose-Bernd, Ar c'harraer Henschel*** hag ***Iphigenie,*** e weler ar vuhez displeget war al leur-c'hoari gant he holl zegouezhadennoù hag he holl zarvoudoù, evel ma c'hoarvez er vuhez pemdeziek. Un oberour yaouankoc'h o skrivañ en doare-se eo Richard Billinger, a glask testennoù e bezhioù-c'hoari e buhez kouerion Aostria; ivez Hans Rehberg, en deus savet ur strollad pezhioù-c'hoari diwar istor an tiegezh Hohenzollern; Paol Ernst, hoc'h eus klevet an enebet betek e varv ouzh Gerhart Hauptmann. Dr Matz o komz deoc'h diwar e benn, en deus e-keñver an arz. Un nebeut barzhed yaouank en

em vodas en-dro dezhañ, o klask sevel an drama-menozioù hervez e spered. Er pezhioù-c'hoari eus an doare kentañ e vez displeget an abadenn en un niver bras a arvestoù distag ha berr peurliesañ. Er pezhioù an eil doare e vez klasket unaniñ kalz muioc'h an abadenn, hag an darvoudoù a dremen peurliesañ en hevelep lec'h. Pezhioù-c'hoari an doare kentañ a vez skrivet peurliesañ e komz plaen, re an eil doare e gwerzennoù. En doare kentañ e kaver ur bern darvoudoù ha kalz a c'hoarierion. En eil doare e kaver nebeut a c'hoarierion; kavout a reer a bep eil, unangomzoù hir ha divizoù start; alies a-walc'h e weler, evel en trajediennoù gwechall-gozh, ul laz-kanañ, o kanañ e venozioù diwar-benn divizoù ar c'hoarierion. Evel just, ret eo kavout evit pep rumm un doare-c'hoari hag un doare-aozañ disheñvel. Aze emañ labour an arvestadour. Pennden pep c'hoariva alaman eo an arvestadour, a chom diwel a-dreñv al leur-c'hoari ,ha n'eo ket ar c'hoarier. Alies a-walc'h, rener ar c'hoariva e-unan a zo kentañ arvestadour e c'hoariva. Evel-se, Gustav Gründgens, rener c'hoariva ar Stad Berlin evit an drama hag ar c'hoarzhigell, hoc'h eus gwelet o c'hoari roll Friedemann Bach er fiñvskeudenn *Ar soner baleer-bro*, hag en deus c'hoariet en e c'hoariva rolloù Hamlet, Mefisto hag Oreste e *Iphigenie* Goethe, a dremen evit bezañ gwellañ arvestadour pezhioù-c'hoari-menozioù a-vremañ; hag en e gichen, Jürgen Fehling, na c'hoari ket e-unan, en deus graet berzh oc'h aozañ evit ar c'hoari pezhioù **Shakespeare, Hauptmann, Billinger** ha Rehberg. An Alamaned ne garont ket bezañ hoalet gant ar c'hoarier hepken. Ne lakaont ket an doare-c'hoari er penn-kentañ. Karout a reont gwelloc'h en em santout en ur bed reizhet-mat, unanet ha kenstag, en un doare hollved bihan, ma weler ennañ an



traoù bras hag an traoù bihan, ar re a bouez hag ar re dibouez, kenstaget ha kempouezet-mat. Ar pezh a c'houlenne Richard Wagner evit e zramaoù sonet, kendeuziadur ar ger, an notenn, ar son, ar jestr hag an traoù tro-war-dro, hag a anve « un oberenn arz klok », a dalvez ivez evit an dramaoù komzet. Setu perak ne glask ket hepken an arvestadour reiñ d'ar c'hoarierion un doare-c'hoari unvan hag o klotañ gant an oberenn, klask a ra ivez lakaat kinkladur al leur-c'hoari da glotañ diouzh ar gwellañ.

E pep c'hoariva-kêr e Bro-Alamagn — hag an dra-mañ n'eo ket bet lavaret c'hoazh, hag abegoù mat a zo — e kaver un arvestliver. Bez' ez eus evel just ur bern stalafioù a dalvez atav evit ar c'hoariganoùigoù hag ar c'hoarzhigelloù didalvez, hogen, war-dro an hanter pe, zoken, an div drederenn eus ar pezhioù a c'hoarier e-kreiz kinkladurioù graet a-ratozh evito. Ar c'hinkladur er c'hoariva alaman a zo, e meur a geñver, disheñvel-tre diouzh kinkladur ur c'hoariva gall, d'an nebeutañ evit pezh a sell ouzh c'hoarivaoù ar rannvroioù. Ne glask ket kennebeut an arvestliver livañ un diabarzh pe un dresadenn-vaez resis; klask a ra kentoc'h lakaat da santout doare ha zoken menoz-arouez lec'h an abadenn. An drazmaoù-menozioù, hon eus komzet diwar o fenn, a vez c'hoariet en ur bed marzherezhel ha boemus, pe da nebeutañ, en ur bed huñvreet ha disheñvel-krenn diouzh bed ar vuhez pemdeziek; hag a c'houlenn dreist-holl kalz a labour digant spered hag ijin an arvestliver. Embann a reer bemdez skeudennoù kinkladurioù c'hoariva, ha savet e vez arnodennoù. Alies-meurbet n'eo ket koumanantet an arvestliver d'ur c'hoariva, hogen paeet gant ur c'hoariva pe c'hoariva evit aozañ kinkladur un nebeut abadennoù.

An tabut etre an daou zoare drama ne chom ket war al leur-c'hoari; bez' ez eo ivez tra an dud a skriv diwar-benn ar gudenn-se. Klevet hoc'h eus lavarout marteze eo difennet burutellañ an obe-rennoù e Bro-Alamagn. Se n'eo ket gwir. Ar pezh a zo difennet eo an doare burutellañ-se, implijet gwechall gant ar Yuzevion evit klask lakaat an dud da heugiñ ouzh ar c'hoariva. An Dr Goebbels, ministr ar Reich, en deus diskleriet d'ar vuru-tellourion alaman e tleent bezañ abostolerion ar c'hoariva; da lavarout eo, n'eo ket o labour klask tamall dreist-holl, hogen diskouez ar pezh a zo mat, ha, pa gavont traoù fall, diskouez penaos ober gwelloc'h.

Souezhet oc'h bet, marteze, o klevout komz a-hed ar gaozeadenn-mañ eus kêrioù e-leizh, e klevec'h anv anezho evit ar wech kentañ. Hen graet em eus a-ratozh. Evel just, e c'hoariva ar Stad e Berlin, ennañ teir sal evit an drama hag ar c'hoarzhigell hag ur c'hoariganva, eo e kaver ar wellañ c'hoarierion, ar wellañ arvestadourion, ar wellañ arvestliverion a Vro-Alamagn, hag ardi-vinkoù micher dispar. Hogen, meur a c'hoariva, er Reich, a oar krouiñ, e-kichen c'hoarivaoù Berlin, un neuz dezho o-unan, o labourat en un doare distag-krenn diouzh hini Berlin, da heul arnodennoù-spisaat graet e-pad bloavezhioù. Bu-rutellourion ar c'hoariva a daol evezh ouzh an dra-se. E kelaouennoù Berlin e lenner danevelloù-skrid diwar-benn an abadennoù c'hoariet er rann-vroioù, ha kelaouennoù ar rannvroioù a gomz diwar-benn ar pezhioù c'hoariet e Berlin, e Wien, e München, e Dresden, e Frankfurt-am-Mein, e Köln pe e Düsseldorf. Ar *Frankfurter Zeitung* a gas bep tro e pep korn eus ar Reich danevelloù



evit kontañ darvoudoù pouezusañ buhez ar c'hoa-riva. Un daouzek bennak a vurutellourion, stre-wet e Bro-Alamagn, a labour evit an *Düsseldorfer Mittag*, kelaouenn bemdeziek Düsseldorf. Pep hini anezho a ya da welout c'hwec'h pe eizh c'hoariva en e vro hag a gas danevelloù-skrid meur a wech bep sizhun. Setu penaos e c'hell rener ur c'hoariva war harzoù ar Reter, o lenn an *Düsseldorfer Mittag*, gouzout petra a vez c'hoariet e Bavaria hag e Bro-Saks, e Bro ar Roen hag e Bro-Westfalen, ha gouzout piv e oa an arvestadour ha piv e oa ar c'hoarierion.

Hag evit echuiñ, e lavarin ez eo graet an diforc'h etre c'hoariva Bro-Alamagn ha c'hoariva Bro-C'hall gant al lec'h a gemer Paris e buhez ar c'hoa-riva gall. Kreizenn arz ar c'hoariva eo Paris, evel m'eo kreizenn al lennegezh. Ar pezh a dremen er rannvroioù a gemer neuze nebeut a bouez. Tud ar rannvroioù a gar ivez ar c'hoariva, ha labour ar strolladoù c'hoarierion nann a-vicher, hon laka souezhet, ni Alamaned, a ziskouez ervat ez eo pobl Bro-C'hall tuet evit pep tra a sell ouzh ar c'hoariva. Emañ nerzh ar c'hoariva alaman en e urzhiadur, graet en doare ma c'heller krouiñ pe-zhioù a bouez, zoken pell diouzh ar gêr-benn, hag e vez embannet danevelloù diwar o fenn a-dreuz ar Reich a-bezh gant ar vurutellourion. E Bro-C'hall, e seblant bezañ Paris distag diouzh ar rannvroioù. En Alamagn, e weler ar c'hoarivaoù bras ha bihan oc'h en em harpañ evit ober un urzhiadur kenunanet.

*(Prezegenn graet e* Deutsches Institut *Roazhon d'an 10 a viz gwengolo 1943.)*

# DIAZEZOU AR SEVEL-GWERZIOU

(*KENDALC'H*)

*gant F. KERVELLA*

Ul lezenn diaes a-walc'h eo da heuliañ pa n'eus ket a vogalenn da heul. Laouen e vijen o welout ar varzhed o teurel evezh ouzh ar gudenn koulskoude.

Da deurel evezh a zo ivez ouzh an dra-mañ :

— Ur gensonenn vlot o tont rag-eeun dirak unan bouner a galeta : *beg kant ;* mar deo a hevelep rummad e vez kemmesket ganti : *mab pennek, koad troc'h, glas sin.*

— Un *h* a c'hell lakaat unan skañv da galetaat : *miz here* distaget evel *misere.*

— Teurel evezh e c'hell bezañ techet ivez kensonennoù a zo da galetaat goude ur gensonenn galet : *roc'h zu, hent bras, pemp gwenneg* (bez' e klever : *roc'h su, hent pras, pemp kwenneg*).

— Pa ne vez kemmadur ebet ez eo kalet atav ur gensonenn e penn ur ger.

ᴋ) *Divsonennoù.* — A-wechoù e kaver div vogalenn disheñvel en hevelep mouezhiadenn : *Doue, heol, brein, koad, eeun* (gw. ivez § 11). An divsonennoù-se a vez graet anezho c'hoazh diftongennoù.



Er skoueriou-se hon eus skouer diftongennoù gwir. Er re-se emañ an taol-mouezh war ar vogalenn gentañ. En o c'hichen e kaver avat falsdiftongennoù : er re-mañ emañ an taol-mouezh war an eil vogalenn hag an hini gentañ a zo e gwirionez un hanter vogalenn : *W, Y* pe *ù : yar, gwan, kouezhet, kuit.*

Gerioù evel *mouezh, koad, koan, loen* a zo enno un diftongenn wir evit tud 'zo, ur falsdiftongenn hepken evit re all.

Evit ar werzaouriezh ez eus da deurel evezh ouzh kement-mañ :

— Un diftongenn wirion ne c'hell klotañ nemet ganti hec'h-unan : *koan* ha *poan* a gloto etrezo, hogen ne glotint ket gant *gwan* pe *ban* pe *kan ; frouezh, kouez* ha *gouez* a gloto kenetrezo, hogen ne glotint ket gant *kouezh, c'hwezh* pe *gwez.*

— Ur falsdiftongenn avat a c'hell he vogalenn doniet kenganañ gant ur vogalenn hec'h-unan ; evelse *yar, gwar* ha *par* ; *kouezh, gwez* ha *mez* a gloto mat-tre kenetrezo.

ᴅ) *Kudenn V.* — Gerioù evel *marv. c'hwerv, bezv, malv, anv* a c'hell bezañ kontet evel unan pe evel div vouezhiadenn. Pa gonter div ez eo mat koulskoude skrivañ *maro, c'hwero, bezo, malo, ano...*

20. — Aʀ ᴍᴏᴜᴇᴢʜɪᴀᴅᴇɴɴᴏᴜ ᴘᴇ sɪʟᴀʙᴇɴɴᴏᴜ. — Diwar ar pezh emeur o tont a lenn e c'heller dastum ez eus daou rummad bras a vouezhiadennoù : ar mouezhiadennoù *vogalek,* enno ur vogalenn hepken. hag ar mouezhiadennoù *diftongek.*

Gwelet hon eus dija (§ 7) e c'hell ar mouezhiadennoù bezañ :

— *boull* ma echuont gant ur sonenn : *tra, gwri, bro, tu...*

— *serr* ma teu ar sonenn da gentañ : *ar, eur, arzh, aour*...

— *klos* mar demañ ar sonenn (pe an divsonenn) etre kensonennoù : *gwad, priz, stroazh, riskl*...

Kement-se a zo eeun-tre evit gerioù unsilabennek kemeret a-unanoù. Evel avat m'eo liammet peurvuiañ ar mouezhiadennoù da sevel gerioù hag ar gerioù o-unan da sevel bommoù-lavar, ez eus un dra a-bouez hag a ranker lavarout : *n'eo ket diazezet ar glotenn war ar vouezhiadenn*, nemet ha kouezhañ a rafe dibenn ar vouezhiadenn war an arsav.

Evit lakaat mouezhiadennoù da glotañ ez eo trawalc'h e vefe heñvel ar sonioù *adalek ar vogalenn*. Dre vras eta ne daoler evezh evit ar glotenn nemet ouzh ar c'hensonennoù a zeu da c'houde ar vogalenn. Pa ne vez troc'h ebet en distagañ e rank ar gensonenn war-lerc'h klotañ, zoken ma n'eo ket eus an hevelep mouezhiadenn. Daoust d'an doare distagañ e tenn eta ar glotenn d'ar silabenn wirion. Alïes avat e klot zoken ar gensonenn war-lerc'h, zoken ma ne deo ket eus an hevelep silabenn na zoken eus an hevelep ger. Ar ger *goudomm* a ranko e rann gentañ kaout ur glotenn en *oud* ha neket hepken en *ou* ; klotañ mat a ray gant *hiboud*, fall avat gant *spegoù* ; *didorr* a gloto mat gant *lid*, hogen fall hepken gant *ti*.

A-se eo e tispleger gwerzennoù evel :

*Ar Varn a vezo strizh, ha pizh, abeg tri zra.*
*(Melezour ar Marv.)*

*An Barnn a vezo striz, ha piz, abec tri-tra.*

pe :

*Orzca cza tut ma ty*
*(Bulez Santez Nonn.)*



pe c'hoazh :

*Pleget o fenn dindan o fluñv*
(Maodez GLANNDOUR.)

## AR GLOTENN DIBENN

**21.** — PINVIDIGEZH AR GLOTENN. — Ar glotenn dibenn a vez kavet koulz e skridoù ar Grennamzer hag e re an amzer vremañ. Setu perak e krogimp ganti da gentañ.

Ur c'hlotañ mouezhiadennek eo. setu perak *e rank an holl sonioù klotañ adalek ar vogalenn diwezhañ.*

Mar deo boull ar vouezhiadenn diwezhañ ez eo a-walc'h neuze e vije ul lizherenn hepken o klotañ.

*Ya, ma pardon Doue,*
*Perak n'her grafen-me ?*
*Ha perak ne lavarfen-me*
*Hervez va le*
*Ur bedenn evit e ene ?*
(T. MALMANCHE.)

*Echuet oa an daou vloaz, echuet oa an tri;*
*— Kenavo dit Silvestrig, me n'az kwelin ket mui;*
*Mar kavfen da eskern paour taolet gant ar mare*
*O ! me o dastumefe hag o briatafe !*
*(Barzhaz Breizh.)*

Pa ne vez ket boull ar vouezhiadenn diwezhañ e rank ar gensonenn pe ar c'hensonennoù a zo war-lerc'h ar vogalenn bezañ an hevelep re evit ma vije klotenn a walc'h :

*Me am eus ur goulmig c'hlas e-kichenik ma dor,*
*Hag hi e toull ar garreg war benn ar roz e gor;*
*Me ' stago ouzh he gouzoug, me ' stago ul lizher*
*Gant seizennenn ma eured, ra zeuy ma mab d'ar gêr.*
*(Barzhaz Breizh.)*

*A-bell ha c'hwi 'c'h eus klevet,*
*En erc'heg c'hlas divent,*
*Pe chas, pe dud skourjezet*
*O leñvañ 'hed an* hent.

(R. Hemon.)

A-wechoùigoù avat e reer hepken gant klotennoù vogalenn :

*Un noz e oan em gwele, ne oan ket kousket mat,*
*Me 'gleve merc'hed Kerlaz a gane son ma mab.*

(*Barzhaz Breizh.*)

Klotennoù *prim* a vez neuze.

*Barr* e vez ar glotenn pa vez harpet gant ur gensonenn da vihanañ a-raok ar vogalenn :

*Etrezek pennoù skorn ar* bed,
*Ha na glevas mui den* ebet.

(R. Hemon.)

*Ar Vretoned a welis o vediñ er c'had*ir,
*Naren gant filzier-strob, nemet klezeier d*ir.

(*Barzhaz Breizh.*)

*Pinvidik* eo ar glotenn pa 'z eus kengan adalek vogalenn an eil mouezhiadenn diwezhañ :

*Ar c'hozh ki kounnaret*
*En doa din-me lavaret*

(T. Malmanche.)

*Tec'het ! A geneil ! petra* 'vern ?
*Sell : ha ne welez ket* a-vern...

(R. Hemon.)

*Ouroulerien arc'hant ar groaz perlezennet*
*Gant ar c'hreñvañ gwazed sonn er vann dougennet,*
*Bremañ, evit klozañ, sellit ur penn*adig,
*Ur paotrig gwisket gwenn o ren un dañv*adig.

(*Laouenanig Breizh.*)

Lavarout a reer erfin ez eo *pinvidik-mor* ar glotenn pa 'z eus c'hoazh da nebeutañ ur gensonenn o kenganañ dirak vogalenn an eil silabenn diwezhañ :

*Va intento neb a* garo,
*Va stad avat a zo* garo.

(T. Malmanche.)

*Ma kresk an iliav ouzh ar* reier,
*Ma fonn ar bleunioù melen en* doureier

(R. Hemon.)

Er skouer da heul e vefe ivez ur glotenn binvidik-mor, nemet ez eo prim dre m'eo disheñvel ar gensonenn dilost :

*Meur a hini o klask* gouzout
*En deus graet dê, gant troad e lañs*
*Lonk' o zeod 'barzh 'n o* gouzoug.

(T. Malmanche.)

22. — Ar glotenn hag an taol-mouezh. — Ne deo ket atav pinvidigezh ar glotenn a laka ar c'hengan da vezañ kaer. Setu ar pezh a lavar diwar-benn se Maodez Glanndour : « Galloud ur glotenn ne vo ket atav diouzh he finvidigezh : kanennoù furlukinerezh a c'hell kavout klotennoù pinvidik-mor. »

Ouzhpenn-se ez eo ret ivez teurel evezh ouzh an taol-mouezh. E gwerzennoù evel :

*Petra 'zo nevez e Kêr*-iz
*Ma ' eo ken foll ar yaou*ANKIZ.

(O. Souetr.)

ne glever ket heñvel an dibenn iz en div werzenn.

En daou skouer da heul :

*Va intento neb a* gAro,
*Va stad avat a zo* gAro.

(T. Malmanche.)

*Da gaerder atav a* gANin
*Tra' vo mouezh ha buhez* ganIN.

(H. ar Garreg.)

ez eus klotennoù pinvidik-mor. Er skouer kentañ avat e klot ivez an toniadur, tra ma ne ra mui en eil.

Ac'hano ez eus savet ur gudenn a-zivout an darempredoù etre ar pouez-mouezh hag ar glotenn. Daou rummad a zo e-touez ar werzaourien evit diluziañ ar gudenn :

A) Da heul Jakez Kerrien o deus gwerzaourien 'zo lavaret e rank ar sonioù klotañ *adalek ar vogalenn doniet diwezhañ.*

Piv bennak a fell dezhañ avat heuliañ al lezenn-se a gav dirazhañ ur skoilh bras : an darn vuiañ eus ar gerioù brezhonek a zo pouezmouezhiet war an eil silabenn diwezhañ. Pe e ranker klask neuze gerioù o klotañ enno div silabenn, pe ober gant gerioù unsilabennek. N'eus forzh penaos e teu buan an doare ober da vezañ unton.

Ar varzhed o deus klasket gwerzaouiñ hervez ar reolenn-se o deus hen santet sur a-walc'h ha kavet un doare all d'en em dennañ : lakaat da glotañ ar silabenn didon diwezhañ, hervez ar reolenn dre vras bet displeget uheloc'h. Ouzhpenn-se avat *e rank bezañ kengan etre ar vogalennoù toniet* hep ma vefe ret lakaat ar c'hensonennoù war-lerc'h da genglotañ.

An doare-se da ober en deus diskouezet bezañ spletus a-walc'h :

*E tour ar chapel gozh, kloc'h Sant-Yann o sini*
*Prosesion Sant-Nouga, ha d'he heul kaniri.*
*A ziskenn gant an hent : gwelit ar groaz arc'hANT*
*Douget gant tri gozhiad lufrus o gwiskAMANT ;*
*Skeudenn sant Yann Keran ha, war-lerc'h, bannielOU*
*Gant merc'hed fichet kaer, war o dorn manegOU.*

(*Laouenanig Breizh.*)

B) Barzhed a zo avat hag a lavar en enep : ar glotenn dibenn, dreist-holl ma rank ar sonioù



klotañ adalek an taol-mouezh diwezhañ a zo un dra bounner ha danvezek, mat da lakaat lufr ha da ober stirlink, hogen n'emañ ket kaer diouzh doare tud vlizidik. Perak, emezo, ne lakafed ket en enep da reolenn ne c'hellfe klotañ nemet ur vouezhiadenn doniet hag unan zinerzh (hervez ar reolenn heuliet er c'hewez kembraek). Ac'hano ivez e vefe urzhiet heuliad ar gwerzennoù start hag ar gwerzennoù laosk. D'an neb a heulio an ali-se e vo aner, anat, ar pezh emeur o vont da zisplegañ en arroud da heul.

23. — KLOTENNOU MAT HA KLOTENNOU FALL. — Klotennoù a zo evel ar re a gaver en *evañ* ha *kanañ*, *brasoc'h* ha *pelloc'h*, *eostiñ* ha *goriñ*, *laboused* ha *loened...*, ha n'o deus ket kalz a dalvoudegezh, dre m'eo re aes kavout seurt klotennoù. Falloc'h c'hoazh, ma c'heller lavarout, e vo lakaat da glotañ anvioù-gwan-verb evel *torret* ha *kaset*.

Bez' ez eus eta klotennoù hag a zle ur gwerzaouer aketus kaout disfiziañs outo :

— Stummoù ar verb kenetrezo.

— An araogennoù displeget (arabat lakaat da glotañ *warnañ* hag *evitañ*, da skouer).

— An anvioù-gwan enno un dibenn a gaver alïes evel *-ek*, *-at*, *-us*. Ar gerioù *ruz* ha *druz* a gloto kenetrezo, bez' e c'hellint ivez klotañ gant *kuzh* ha *truezus ; truezus*, *eürus* ha *kasaus* ne glotint ket avat kenetrezo, kennebeut ha *brezhonek* gant *askellek*.

— An anvioù lïes gant dibennoù evel *-où*, *-ioù*, *-ed*, *-ien*, *-ier*, *-i*. Mat e vo chom hep lakaat da glotañ *girvi* ha *tirvi*, *kêrioù* ha *stalioù*, *inizi* ha *brini*.

— An anvioù enno un dibenn a zeu alïes evel *-enn*, *-ez* gwregel, *-erezh*, h. a. *Penn* a gloto gant

*gwezenn,* hogen ne gloto ket ar ger-mañ gant *dervenn.*

Bez' e c'hellor avat lakaat da glotañ dibennoù a rummadoù disheñvel. Evelse, *merc'hed, yec'hed* ha *kanet* a gloto mat-tre etrezo.

## AR GLOTENN DIABARZH

24. — AR GENGANEZ. — Evel m'hon eus gwelet uheloc'h en arroudad 17 e vez kavet c'hoazh e brezhoneg krenn un doare kenganerezh all : hini vogalennoù pe gensonennoù, n'eo mui etre div werzenn, hogen e diabarzh ar werzenn hec'h-unan. Ar c'hlotennoù graet ganto neuze a reomp anezho *klotennoù diabarzh* hag eus an doare ober ar *genganez.* ez-strizh.

Gant ar genganez eo o deus graet ivez barzhed Kembre hag Iwerzhon. A-bouez eo eta evidomp studi an doare-se da werzaouiñ.

25. — AR GENGANEZ E KRENNVREZHONEG. — Ur genganez silabennek eo kenganez brezhoneg ar Grennamzer.

Setu amañ un nebeudig skoueriòu hag a roio da gompren he lezennoù (miret eo bet an doare skrivañ kozh) :

*Dre compassion*
*Ouz an passion*
*Hon Roe debon*ER
*Ez dle pep heny*
*Goelaff a devy*
*Nac eu mar fi*ER

*Evit hon Salv*der,
*Rac dre e douczder*
*Dez guen*er *an Cro*AS
*Hep ober nep drouc*
*Na breig oar he chouc*
*Hon drouc a doug*AS.

(« B. B. Jezuz ».)

*Jesus, maestr* quer, *mar em* querET
*Ret eu huy ho tut deput*ET
*Ez deuhech hep qu*ET *sell*ET *p*OAN
*Gueneff en eff*et *credet d*IFF



*A pret na les*et *ho ped*IFF
*Sentit ouz*IFF *da dibr*IFF *c*OAN.

(« B. B. Jezuz ».)

*Pan ve a pl*en *quement d*en *so* en *b*ET
*Guytibunan, bras ha bih*an, *gan*ET,
*Na so bez*ET *na so qu*ET *en b*ET *m*AN,
*Ne vent hanter en guer da disclaer*IAF
*An poaniou bras diblas, an re bras*AF
*Spont ve cont*AF *quent*AF *han falh*AF *poAN.*

(« B. B. Jezuz ».)

*Ael mat, quae en st*at MAN *a brem*AN *voar* AN *b*ET
*Bede Patricius ioae*US *gra esc*US *n*ET
*Mont voar tech an lech* HONT; *dezaff gra pr*ONT [conTET
*Querzet cert*en *dren bro : eno ne chomo qu*ET.
*Lauar dezaff parf*ET *diuz*ET *ezae*DI
*Gant Doe iust ha le*AL *re*AL *dre e* ALY
*Da pen tregont bloaz* EO *ez duy* BEO *sant D*EVVY
*Aman dabout g*ANET : *profici*ET EDY.

(« Buhez Santez Nonn ».)

Diwar ar skoueriòu e c'hellomp dastum dre vras ar reolennoù heuliet :

*a)* Er gwerzennoù berr (5 mouezhiadenn), ne vez ket kavet a glotennoù diabarzh. Graet e vez ganto avat er gwerzennoù hiroc'h : peurvuiañ e kengan div wech ar son er gwerzennoù eizh mouezhiadenn, ha teir gwech er re a zek.

*b)* Er gwerzennoù ouzhpenn dek mouezhiadenn e kaver ivez klotennoù diabarzh en darnoù gwerzenn. Gwelet hon eus uheloc'h ur skouer gant gwerzennoù daouzek mouezhiadenn, setu unan ennañ gwerzennoù c'hwezek mouezhiadenn ;

*Euit loezn du me so* CRUEL *: ha garu* maruEL *mar*
[*en* guELaf*;*
*Me meux liffrini* raliET *a groay* apreT *ho diff*reTaff
(Buhez Santez Nonn.)

*k*) Silabenn an arsav pennañ eo a gengan dalc'hmat, peurvuiañ gant son eil mouezhiadenn diwezhañ ar werzenn (n'eo ket ret-ret evelato, ha pa vez an eil mouezhiadenn diwezhañ didon e c'hell an trede diwezhañ kenglotañ).

*d*) Er gwerzennoù n'eus ket enno a glotennoù diabarzh en darn dirak an arsav, ez eus atav un darempred etre klotenn dibenn gwerzennoù a zo ha klotenn diabarzh ar werzenn gentañ gant ur glotenn dibenn disheñvel a zeu war-lerc'h. Bez' e kaver evel-se strolladoù peder, hag aliesoc'h re c'hwec'h gwerzenn (**gw.** § 34).

*e*) N'eus liamm ebet etre lec'h ar glotenn hag an taol-mouezh.

(*Da genderc'hel.*)



# "BIKEN" HA "BIRVIKEN" IMPLIJET GANT AN AMZER-VREMAN

*gant P. KENTEL*

Ne vez implijet ar ger « *biskoazh* » nemet evit an amzer dremenet, ha « *biken* », pe « *birviken* » evit an amzer-da-zont. Da glotañ gant se, ar verboù a ya ganto a vez ivez en amzer-dremenet gant *biskoazh*, hag en amzer-da-zont gant *biken* (*birviken*). Peurliesañ, d'an nebeutañ : rak an amzer-vremañ a gaver ivez gant biken ha birviken : bez' e lavarer, da skouer, « biken ne ran an dra-se » e-lec'h « biken ne rin an dra-se ». Hini pe hini eus an div dro-lavar-se ne sell nemet ouzh an amzer-da-zont.

Seurt implij eus *biken* gant an amzer-vremañ a zo dianav e Bro-Leon. Bet em eus klevet un Dregeriadez a-ziwar ar maez oc'h ober gant ar stumm-se, implijet kalz evit doare er rann-vro-se (nebeut anavezet ganin).

Setu ur guchennad skoueriou diwar gentañ levr

« Gwerzioù Breizh-Izel » An Uhel, enno an amzer-vremañ implijet pe gant *biken*, pe gant *birviken*.

*Adieu, ma friet, holl dud ma zi*
*Rak birwiken n'ho kwelann mui.*

(« Matelina Troadek », p. 130.)

*Itron Varia ann Drindet*
*Setu me ama dilezet*
*Dilezet pried, bugale,*
*Birwiken n'welann ann ez-he.*

(p. 180.)

*Me ha d'am gwele, ha me klan,*
*Biken ann ez-han na zavann.*

(p. 182)

*Adieu, ma mamm, adieu, ma zad,*
*Biken n'ho kwel ma daoulagad.*

(« Markiz Trede », p. 340.)

*Adieu, keront ha mignouned*
*Biken n'ho kwelan war ar bed.*

(« Marivonik, p. 350 ».)

N'ouzon ket hag implijet e vez an amzer-vremañ e-giz-se e Kernev hag e Bro-Wened, pe get. Hogen, er skridoù kozh gwenedek, ne veze ket graet atav gant an amzer-da-zont e troioù-lavar a-seurt gant « biken ne rin ». Setu amañ div skouer diwar div eus an oberennoù koshañ bet savet er rann-yezh-se :

*Querett, hui a rey din er blijadurr brassan*
*Gratt va da ouyein doh; jamess n'en ancoehan.*

Anat eo e talv amañ « jamess » kement ha *biken* hag a zo dianav e lec'hioù a zo eus Bro-Wened.

En un dastumadenn ganaouennoù santel eus an hevelep mare gant Mister an tri roue, e kaver :



*Birhuiquin na bihue na marhue dehou ne vancan.*

An div skouer-se a zo eus derou an XVIII[vet] kantved. Hogen, setu ur frazenn-stur e krenn-vrezhoneg, roet din gant an Ao. R. Aodig :

*Birviquen ne couscaff — na maru garu maruaff.*

A-walc'h a skouerioù a zo gant ar re-se da ziskouez eo dalc'hus er yezh implij an amzer-vremañ gant biken.

# SKRIDOU NEVEZ

*TREMA AN HEOL O SEVEL, eñvorennoù-beaj gant* J. F. KABA, *e ti Skridoù Breizh, Brest,* 94 *pajenn,* 26 *lur.*

En hor yezh e tlefemp kaout levrioù diwar-benn holl vroioù ar bed. E pe vro n'eus ket bet ur Breizhad ? Pa gont deomp J. F. Kaba e veaj « eus Pleiben da Vadagaskar », ne ra nemet displegañ troioù c'hoarvezet, war-bouez nebeut, gant kalz eus hor c'henvroiz a-raok ha goude. O displegañ a ra, avat, hag eno emañ an dalc'h. Un doare eeun ha plijus en deus d'hen ober.

*CHAL HA DICHAL, barzhonegoù e rannyezh Wened, gant* Roperh ER MASON, *skeudennet gant* X. DE LANGLAIS, *kentskrid gant Loeiz Herrieu, e ti-moulerezh « Dihunamb », An Henbont,* 104 *fajenn.* 100 *lur.*

Ur menoz mat en deus bet Roperzh ar Mason, dastum e varzhonegoù gwenedek en ul levr. Bez' ez int, a-raok pep tra, barzhonegoù ur c'hristen hag ur moraer. Koant int holl; darn anezho kaer-tre. O lenn pennadoù ' zo, don ha kenedus, en em c'houlenner perak ne glask ket ar barzh ober donoc'h ha kenedusoc'h c'hoazh, hag ivez sevel pezhioù hiroc'h ha



frammet-start e-lec'h pezhioùigoù un tammig tanav. Gouest eo d'hen ober, evel m'hen diskouez ar varzhoneg diwezhañ, an hini gaerañ moarvat, « Pardon er Birvideu ».

Ar skeudennoù dudius moulet gant ar skrid a seblant bezañ kollet, pep hini hec'h-unan-penn e-kreiz ur bajenn. Ret eo anzav o dije ar voulerion gallet ober gwelloc'h o labour : lakaat da vihanañ atav an hevelep hed etre al linennoù (sellit p. 17 pe p. 74 pe p. 94 da skouer). Lizherennoù roman, d'am soñj, a vije bet kalz bravoc'h eget lizherennoù tev. Perak ivez meskañ lizherennoù klasel gant lizherennoù faltazius war ar golo ? Peur hor bezo e Breizh moulerion a-zoare ?

*SANT FRANSEZ A ASIZ, gant* Lan INIZAN, *reizhet ha kresket gant an* Tad Eujen A WENGAD, *embannet gant « Ar Vuhez Kristen », Rosgo,* 166 *pajenn.* 50 *lur.*

Diviet oa pell ' zo buhez Sant Frañsez Lan Inizan. Setu amañ ur mouladur nevez, reizhet, kresket, hag ennañ e-leizh a skeudennoù. Ur skouer eus al levrioù a c'hell plijout war ar maez, savet en ur yezh eeun ha glan. Gwelloc'h e vije bet, a gredan, implijout an doare-skrivañ peurunvan eget doare-skrivañ kozh « Gwalarn ».

*NIVERI HA KONTA E BREZONEG. DIAZEZOU ISTOR BREIZ, gant Kelennerien « Ober », e ti-moulerezh Kreiz-Kêr, Roazhon,* 68 *pajenn.* 25 *lur.*

Ul levrig a bouez evit studierion ar yezh. Abeg a vo kavet marteze gant traig pe draig, dreist-holl a-zivout an doare-niveriñ. Lizherennet oa bet ar skrid gant ar

mouler a-raok d'an doare-skrivañ peurunvan bezañ bet diazezet, evel m'hen displeg an oberourion er c'hentskrid. Un druez eo.

*SINDBAD AR MARTOLOD, lakaet e brezhoneg gant* Roparz HEMON, *skeudennoù gant* Zavier V. HAAS, *e ti-moulerezh Kreiz-Kêr, Roazhon,* 114 *pajenn.*

Moulet oa bet « Sindbad » war « Gwalarn » gwechall. An advouladur-mañ, skeudennet-stank, a zo bet graet dreist-holl evit ar vugale.

*STUDI HAG OBER, niverenn* 21, *Goañv* 1944 (*koumanant-bloaz,* 30 *lur, da gas d'an Abad* L. LE FLOC'H, *Gwengamp, Kont-red,* 34.212, *Roazhon*).

Fellout a ra din lavarout an holl vad a soñjan diwar-benn niverenn diwezhañ « Studi hag Ober », enni, ouzhpenn levezon speredel nerzhus ar rener, teir barzhoneg gant Benead, dreist kant gwech d'ar barzhonegoù a gaver peurliesañ er c'helaouennoù. Ar studiadenn diwar-benn « Coatallec Kervinon », gant Kloareg ar Veuzid, a zo graet en un doare aketusmeurbet. Ur rebechig koulskoude : ret e ve d'an oberour mont pelloc'h e studi an dudoniezh evit gallout diazezañ e labourioù war labourioù gouizieion vras Europa. Muioc'h a dalvoudegezh o defe. En e varzhonegoù e tiskouez Herve Konan ez eo gouest da sevel traoù kaer, ha kontadenn Maodez Glanndour, « Ar Wezenn Vurzhudus », a zo kenedus-tre, evel boaz.

Gourc'hemennoù d'ar strollad tud a iliz eus eskopti Kemper, o deus embannet daou levr katekiz moulet-



kran, ur c'hatekiz bihan, hag ur c'hatekiz krenn, hag a zalc'h da voulañ levrioùigoù evit ar yaouankiz. Koulz e ve dezho degemer an doare-skrivañ peurunvan, evel ma lavaran uheloc'h diwar-benn Buhez Sant Frañsez, e-lec'h doare-skrivañ kozh « Gwalarn ». Un dlead eo diskouez d'hor c'henvroiz a Wened hon anaoudegezh-vat evit an aberz bras o deus graet.

R. H.

*Notenn a bouez.* — Ma fell d'ar skrivagnerion ha d'an embannerion e vefe meneget o labourioù war « Gwalarn », kentañ o deus d'ober eo kas dimp al labourioù-se.

# Frañsez DEBAUVAIS

Gant keuz hon eus klevet keloù marv Frañsez Debauvais, d'an 21 a viz meurzh. Komzet e vo hiroc'h en hon niverennoù da zont diwar-benn ar Breizhad meur-se.

Ti-Moulerezh ar C'hreiz — ROAZHON

*Ar Merour* : Y. Drezen.



**LEVRIOU SKOL**

Yann Sohier. — ME A LENNO (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

**EVIT AR RE YAOUANK**

X. Haas. — LOMMIG (Skridoù Breizh).

X. V. H. — UL LEVRIG DA LIVAN (Skridoù Breizh).

KONTADENNOU A VRO-SKOS, troet gant Roparz Hemon (Skridoù Breizh).

SINDBAD AR MARTOLOD, aozet gant Roparz Hemon (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

**DIWAR-BENN AR YEZH**

Roparz Hemon. — METHODE RAPIDE DE BRETON (Skridoù Breizh).

Roparz Hemon. — ALC'HOUEZ AR BREZHONEG EEUN (Skridoù Breizh).

Roparz Hemon. — COURS ELEMENTAIRE DE BRETON (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

Roparz Hemon. — DICTIONNAIRE BRETON-FRANÇAIS (Skridoù Breizh).

Roparz Hemon. — AN DOARE-SKRIVA NEVEZ (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

Roperzh Ar Mason. — LE VANNETAIS UNIFIE (Skridoù Breizh).

**LEVRIOU DINDAN AR WASK**

Roparz Hemon. — BARZHONEGOU (Skridoù Breizh).

Langleiz. — ENEZ AR ROD (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

Roparz Hemon. — DICTIONNAIRE FRANÇAIS-BRETON (Skridoù Breizh).

